# FABLOU

# ESOP,

TROËT EN BREZONEC

GANT

**G. RICOU.**



E Montroulez, e ty V. Guilmer.

1828.

# FABLOU

# ESOP.

## FABL I.

*Ar C'hog hac ar Mæn pricius.*

Eun c'hog, en toes teil o scrapad,
A zizoloas gant e droad
Eur mæn pricius ar c'haera.
Petra servich dìn, emezàn,
Caout eun dra qen caër ha qen ned?
Eur meiner, m'en dije eavet
Eun dra qen eaer ha pricius,
Deus e bris a vije joaus;
Evit dìn-mèn ne servich qet.
Ma lezas ep e gemeret.
Ar pes so muya da gompren
Eo ma laras evellen :

Eur c'hreunen eï am gra joaüs
Guel evit ar vein pricius.

*Sans moral deus ar Fabl.*

Ar mæn pricius a represant
Ar brudanç hac an discamant,
Hac an den ignorant ha zod
So represantet dre ar c'hog.
Ninver so a dud ignorant
Hac a vimpris an discamant
Evitân da vea den fur
Ma ne voar qet eus ar scritur;
Hac e ve mad e lunedo
Ne voel nemet anter e'houlo,
Ha pa eo simpl e zaou-lagad
E faud d'e scouarn bea mad :
Mar chom e c'heno ep parlant
Adieu d'ar goms antieramant
En defaut goud eun dra bennac
Da gauzeal en daou-lagad.
Preciussoc'h é'n discamant
Vit escarboucl na diamant.

*Item.*

An den carget a volupte
A so atao o zongeal ze
Penaus e vezo dizonrci
Choas da efa ha da zibri,
Ordinal plijadur ha joa
Hep sourci ebet gant netra,
An aliessa e c'heno
A c'houl zouet ha' dezirio.

## FABL 2.

*Ar Bley hac an Dànvad.*

Eun bley voa o c'hefa dour sclêr
Ar pes a garie er rinvier ;
Ma voel izelloc'h evitan
Eur paour qez dànvad o c'hefa.
E benn hac e zaou-lagat scler,
Ma teu d'e gaout gant cals a er.
Ar c'henta gir eus e ziscour :
Perac e troubles-te ma dour ?
An dànvad qez, en eur grenàn,
A gommanç respont anezàn :
Otro, emezàn, ne zonjen qet
Bea certen oc'h offancet,
Rac an dour o tond a leçz-ze
Ne gle qet troubli ganèn-mèn,
Hac ar pez a so guirione
Eo ne meus qet ar volonte.
Mar plich ganec'h ma fardoni;
Ne glasqen qet oc'h offanci.
Inntil eo did goulen gras :
Da dad, da vam ha da oll raç
A so inimiet din-mèn,
Mæs mèn a peo fet dê.

*Sans moral.*

Den gallondêc ha disleal
A cafan eun amezec fall ;

Ordinal e ve mad e c'hanz,
Hac e ve possubl e ve faus.

---

### FABL 3.

*Ar Raz hac ar Glesqer.*

Eun vech ar glesqer hac ar raz
Da gombati a gommanças.
En rouanteles ar mare
E voa ar brezel entreze :
Er blenen gaer deus an arbrat
Eo e voe roët ar gombat.
Combati rent en colt alan
Gant lanzo gred deus a vroan.
Rust e voa'r chog : a bep coste
Cals a ners hac ajilite.
Pep-hini anê a zonje
Ebars er joa en divije
Pa chomje gantàn an enor
Da vout gouneet ar victor.
Doffet er gis-ze gant ar boan,
Eul laponç anvet ar milan
A bacqas an daou gombatant
Ha leina gante excelant.

*Sans moral.*

Neb piou bennac en em fourre
En qerel hac en prossejo,
Privilech, calite disput,

Evel ma ra cals eus a dud,
A renqo lacât evez mad
Petramant bo deo calonat.
Mar bent enn neubeut diavis
Ar milan e vo ar justiç,
Hac ar re a vo o voelet
Ne vefont qet cals contristet.

---

## FABL 4.

### *Ar C'hy hac an Dànvad.*

Eun c'hy deus e volonte vad
Dirac ar bley a accus an dànvad :
Tri hectolitr bed, emezàn,
A reneq dìn-mèn an dànvad-màn.
An dànvad voa disanoudee
Er pes en devoa goulennet;
Mæs ar bley o vea presant, .
E roas e gonsantamant.
An dànvad a zigaree
Da zonet da bea e c'hle.
Ar c'hy en cit dirac ar jug;
Neuse e tenas da revns.
Ne glean netra, emezàn,
En fesson ebet d'ar c'hy-màn :
Ar bley en tu gantàn a voa;
N'en dê qet just dìn e bea.
Eur bromesse a ve forcet
Ne gle qet a vea heuliet.

*Sans moral.*

Ar proverb a lar evellen :
Ar fors n'en deus qet a lezen.
An autorite tremenet
E n'obligation cesset.
Tromplezon ha filoudiach
A verit eur memeus partach,
Ha, mar be possubl, rustoc'h fod,
Evit beza brassoc'h bo lod.

---

## FABL 5.

### *Ar C'hy hac ar Sqeud.*

Eun c'hy a neuye manific
Hac en e c'heno eur pez qig :
Deus an eol o vea sclær
E vele e sqend er rinvier.
Commanç a ra en em sicour
Da dapout ar sqeud-ze en dour.
C'hoari a ra partout en dro,
Digueri a ra e c'heno.
An dour an tam-ze a roulas
Ha netra gantàn ne chomas.
Neuse o veza estonet,
Hac èn chomet enno mantret,
O voelet collet e vevanç
Assambles gant e esperanç.
A ben eun neubeut gonde-ze,

E speret o tônt a darre,
Hac e lavare dre e c'hars :
Eman a so bed eun tol scarz.
O! ma carjen bea bed fur
Da zerc'hel ar pez am boa sur,
E voa chomet guenèn eun dra,
Ha breman ne voelan netra.
Bed ezon meurbet diavis
Hac em eus gred eur guel zotis.

*Sans moral.*

Ar sans guirion demens ar fabl
A ro demp avis profitabl
Da veza ha sobr ha prudant,
Ha da lacât hor santimant
Da ober solid reglenno
Evit brida hon dezirio;
Ne golfemp ar pez a so zur
O clascq treo en avantur.

---

## FABL 6.

### *Al Leôn ha Loenet-all.*

Al leôn, an dànvad ha re-all
A eure eun accord gnech-all
Qement a dapient er chasse
A vije commun entreze.
Pa voaint o vale dre ar vro
Hac int o tapout eur c'haro :

Nense, hep nemenr a langach
E voe commancet ar partach.
Pa voa gred ar portiono
Herve ar c'honditiono,
Al lõen, evel an nobpla,
A deu da gemer da genta.
Neuse e rez eur yudaden
Hac e lavaras evellen :
Hnmàn, emezàn, a so din
Hac honnes ive ma hini,
Dre ma zon an excellanta
Hac iva ar pnissanta,
Hac eben iva am bezo :
Gred em eus muya d'ar c'baro.

*Sans moral.*

Mar consortiez gant re vras
E zout certen da vaa voaz :
Er profit al loden vian
Hac an hini vrassa er boan;
Mæs gant ar re so evel-dout
Eur memens droet o pezo tout.

---

FABL 7.

*Ar Bley hac ar Gru.*

Aa bley, o tibri un dànvad,
A gava e voa diliqat,
Ha gant an hast d'e zibri tout

E sac'h eun ascorn en e c'hong.
Neuse hep mar e chambee,
Hac an oll loenet a hede
M'en dije unan ar galloud
Da ezetâd deàn e c'hong;
Mæz hini 'nê ne dolje dorn
Da denna dezàn an ascorn.
Tout o devoa ar memeus ton :
Ennez, emê, so eur glouton;
Qement so er vro a zebfe :
O! n'en deus fors hac e creunfe.
Dre veuleudi, cals a gomzo
Hac ive a bromesseo,
Eul lapenç bras ar gru anvet,
A four en e c'heno e veg.
Pa voa laqet fin d'ar soufranç
E c'houlenne e recompanç.
Ar galant commanç da c'hoarzin,
Lion an dreitourach var e vin :
Oblijet out dìn, emezàn,
P'an de guir e zout o veva.
Ma carjen m'em boa da droc'het
Pa voa em geno êd da veg;
Ha mar dout chomet en hue,
Goe obligation dìn-mên.

*Sans moral.*

Neb a raî evit tud vechant
N'ho devo evit peamant
Nemet collo ha goaperez
A lacaî ho speret diez.

### FABL 8.

*Al Labourer hac ar Serpant.*

Eul labourer en e zouar
( Ne voa qet an amzer clouar ),
En toez an erc'h a voa coeet
A gueo eun aer qazi frimet.
Digas a ra anei gantàn
Evit e lacât da domàn.
Pa voe laqet en tal an tan,
En em gueo a darre buan.
Abars eur pennat goude-ze,
O caout dezi e re domme,
E commanças da vullumy
Qement a voa ebars en ty.
Al labourer a gomso bras,
A tolio manific a vaz,
A gommanças ober e glem
En eur gomz onti eveilen :
Te a c'heus c'hoant, mèn voel er fad,
Da renta droug el lec'h ar vad :
Mèn a voel avoalc'h bremàn ze
E c'heuz c'hoant lemel àr vne
Certenamant digant an hini
En deus recouret da bini.

*Sans moral.*

D'ar re ma p'ho gred ar guella
Alies a ray did falla;

Ha da re-all roët siconr
Hac a vo e qever treitour.

## FABL 9.

*Ar Penn-moc'h gue hac an Azen.*

An azen, hac èn didalve,
A re goap eus ar penn-moc'h gue.
A penn-moc'h a scrignas e zent
Hac a zistro eun tam en ent
Da saludi ar mest azen,
Hac a lar dezan evellen :
Meritout a ra da langach
E ve roët dit eur goulas,
Evit qement-ze ne garres qet
En em implijen e henep :
Mæs gra goap ar pes a giri,
Certen e ober a illy,
Abalamour ma c'heus ar c'hiz
A zidalve ha couardis.

*Sans moral.*

Eus comso ven hac imprudant
Lavaret gant an dud vechant
Ne gleet ober van ehet,
Mit pa na vent tam ententet :
Evel ar c'hezec ha mulet,
Pa vent dre an ent o vonet,
Ne chomont qet ep passeal
Evit chas munut da arzal.

## FABL 10.

*Raz qêr ha Raz ar villajen.*

Eun dé ar raz demeus a gêr
A yez da gemeret an ér.
Pa voa var ar mæz o pourmen
E teuas raz ar villajen
D'e fedi da zont da goania
Evit en em divertissa.
Pa voaint eus an dol azeet
E voe varnei tout servichet
Qement sort a vad e devoa
Evit passeal ar goanvân;
Hac e voent tout gollonierat
D'eun hostis qen bras recevet.
En obstant da ze e re clem
Deus paourente ar villajen,
Ma re cals a veuleudio
D'an ambondanç eus ar c'herio.
Da appron ar pez a lare
E ped eben da zont ive.
Dont a rejont 'ta d'ar banqet
Pehini a voa preparet.
A greis ho eher, efân, dibri,
An or a zen da zigeri.
Neuse e commanças morc'het
Da c'houd pelec'h mont da guzet.
Raz ar villajen ne voa qet
D'ar sort spourou*m* accustumet:

—

Pa ne voye doare al lec'h,
Deus en em denn a devoe bec'h.
Pa voa ar mevel sortiet,
Raz qêr sounden so retornet
D'an dol, ma c'halv e c'hompagnon.
Eben ne voa qet fin d'e c'haon.
Dont a ra, non pas assuret :
Digaut eben e deus goullet
Hac alies a c'harue
Perillo ha spont evel-ze.
De chet, emei, ne vanqer :
Alies memeus goas danjer,
Ha dre ze, certen, emezi,
N'en dê qet red qemer sourei.
Ar raz demeus ar villajen
A laras neuse evellen :
Certen, emei, ma n'eo dê guel,
Eus muyn a vesil evit a vel.
Dre zone logot m'en avanç,
Guel eo ganàn eaout assuranç
Ha beva gant ma faonrente,
Evit eaout chagrin evel-ze.
Ne blich din da ambondançe
Gant da biril ha sourcio.

*Sans moral.*

Apparanç en deus ar mado
E ve cals volupte ganto;
Mæs mar qeret sellet er fout
Ho pezo poan o coant ho cont,
E voelet eals a pirillo,
A hoeroder, a jenamancho.

Cals a dud gant pinvidiges
N'int bet na ne voint biqen êz.

---

### FABL II.

*An Egl hac ar C'hornif.*

Eun egl a gavas eur grogen :
Ne voye penaus dont aben
Na petra da ober outi
Da gavet ar pesq da zibri ;
Na gant e ners, na dre adress
Ma voa ganti baszet diez.
Arnout a ra ar c'horneil
Hac a roas dezân conseil.
Nij ganti d'an ec'h a huel,
Pa n'en deus qet re a avel,
Ha lez da guea anezi
Var eur mæn, hac e c'hell terri.
Ar gornif a chomas d'an traon
Da c'hout hac y a dorje brao.
An egl a dol d'an traon e beseq,
Hac ar grogen a dorras prest.
Ar gornif a laer aneân,
Hac an egl ne chomas gantân
Nemet confusion ha mez,
Ar c'holl bar ar goapaerez.

*Sans moral.*

Sel pis pa glevi conseillo ;
Ne n'em fi qet re en comso.

Cals a roio ho c'havis did
Ep sellet nemeur da brofit :
Ne sonjont qet evidout-te
Mæs evit ho c'homodite.

---

## FABL 12.

### *An Egl hac al Leon.*

Entre al leön hac an egl
E voa mignoniach parfet,
Hac e conclujont entreze
Chom an eil ental egile,
O zonjal ho c'hamourousdet
A vije guel antretenet.
Er vocen e ra an egl e nez
Hac al leön en toez an drez.
Eun deiz al leon a ye huan
Da glascq boed d'e loenet bian.
An egl a zisqen er c'havern,
A gnev al leonet en eur bern;
Ma tispen anez gant e veg,
Evit beva e honsinet.
Al leon, pa voa fin d'e dro,
Gnelet e vugale maro.
Ne aille qet en em venji
Demeus an egl e inimi :
Evit heza cri ha cruel
N'en devoa qet a ziou-asqel.

M'en em sarvieh deus a remed
Ar re n'ho deus galloud ebet;
Da c'houzout da villiga an egl,
O sonjal venji e dorfet,
Evit ma queje varnezàn
An oll valeurio er bed-màn.
Qement e vo'ar bras offancet
Pa ve an amitie blesset.
En amzer-ze e c'haruas
E red eur sacrifiço bras,
Pa voa d'ar c'honls-ze an amzer
D'an doueo er parcqeier;
Hac an egl a laëras eur pes
Gant eur c'hlaoen ru en e doës.
Mont a eure d'e nez gantàn
Pehini a voa sec'h ha sean.
Dre rezon ma nije bnan
Soudennic e crogas an tan.
Ar ponsinet a sant ractal,
Mæs pa ne voint evit nijal,
Qen bras voe neuse ho glac'har
M'en em doljont var an douar.
Al leön ho diframas timad
Hac èn presant an egl ho zad.

*Sans moral.*

An ep a vaneq d'an amitie,
A drompl ha' drabis egile,
A ra enn dra a so fall bras
Hac a verit eaout ontàn caz.
Falloc'h evitàn var ar bed
Ne oufac'h biqan da voelat.

Mæs credi ell en assuranç
E ze sur aus e recompanç;
Rac ma n'e ell qet egile,
Eo certen e c'hallo Done,
Na ne achapo qet qen pront
Da vonet quit ep caont e gont.

---

## FABL 13.

### *Ar Vran hac al Louarn.*

Eur vran, o pourmen dre ar bed,
E devoa eavet eun tam boed,
Ma re eun drous vras er voeen,
Ar prey-ze ganti eus e fenn.
Al louarn, o tremen enno,
A zistroas zeder en dro.
Done da conservo ep poan,
A lavaras, otro ar vran.
Lavaret a rêr dre ar bed
Ez out duoc'h evit ar peg,
Mæs ennes so eur brut indign :
Mèn a qeo guen evel ar sign,
Caëroc'h memeus evit an erc'h;
E maint pell tout var da lerc'h.
Mèn dremene amàn gant mal,
Hac eus da glevet o huchal,
Ez oun distroet da sellet,
Ma oun ganet rejouissat.
Mar dé da voes qen cacclant

Evel ma zen da blun brillant,
E c'heller hardi lavaret
Ez out rone al lapoucet.
Ar vran a gemer eun tam stad
Eus a gomso qen diliqat :
Dre ma voa enni cals a don
En em brepar cana e zôn.
Digeri a ra e beg franc;
Ar prey d'an traon en eun istant
Al louarn a voa o sellet,
Na ne voa qet manet cousqet,
A lammas gantân gant e vin
Hac a eclate n c'hoarzin;
Ar vran droug-contant ha mezeg
Demeus ar c'holl e devoa bet.
*Sans moral.*
Divoallet eus fals-meulerien
Pe e fourront ennoc'h ar yen.
Cauzeal a raint manific,
Mæs evit tenna d'ho frofit;
Ha p'ho devo gred qement-ze,
E raint c'hoas ho fompad gonde.
Lemet an ourgouil eus ho penn
Hac e c'hai quit ar flaterien.

---

## FABL 14.

*Al Leon, an Oc'h hac ar C'hole.*

Eul leon en e yaouanqis
A voe eun neubeut diavis;

Dre ar rezon m'en devoa gred
Eun nombr bras a inimiet,
O veza het cruel ha cri
Voe punisset en e gosni.
Ar penn-moc'h gue vaillantamant
A lamme gantân gant e zant;
An taro ne re qet cals guel,
En broude stard gant e gerniel.
An azen, o c'hoantâd ive
Chanch e ano a zidalve,
A re goassa aille d'e dro,
A dollio treid hac a gomso.
Al leôn o huanadi
E tenas da gonzideri :
D'ar re m'am boa noazet guech-all
En just a rent dìn breman fall;
Mæs ar re am boa sicouret
O devens ma abandonet.
En guirione sod bras onn bet
Caout qement a inimiet,
Ha sottoc'h c'hoas hea fiet
Er re a greden mignonet.

*Sans moral.*

Pa vezi en prosperite
Ne gemer qet a ourgouil re :
Mar den ar fortnn da chanch faç,
Digant an oll e po disc'hraç;
Hac an hini a po blesset
A denno venjanç e henep.

*Item.*

Tol evez, mignonet pa ri,
Pe autramant en em drompli.

Ens an dol bac er blijadur,
Er brosperite, a dra sur,
E ve mignonet evel re,
Mæs hini en adversite.

## FABL 15.

### *An Azen hac ar C'hy.*

D'ez vest e re cherio ar c'hy
Ha qencouls da oll dud an ty,
Ha tout e rent ive dezan
Eur vignoniach ar gaera.
An azen, pa voel qement-ae,
Gant anvoas e c'huanade;
Ma commançaṡ nense timat
Da vlam e etat miserabl.
Ne gave qet tra resonabl
E vije eur c'hy agreabl,
Da vea mignon tud an ty
Ha divar daul ar mest dibri,
Pa na re evit qement ze
Nemet c'hoari e zidalve.
En a renqe dougen ar bas,
Lies ar foet en e zisc'hras,
Na n'en devoa qet an amzer
Da chom eur moumet dibreder;
Hac en obstant da gement-ae
Da hini ané ne blije.

Ya, emezàn, gant rezon
Eo poent ebaneb a goudition :
Poent bras eo din ober etat
A eur vicher qen profitabl.
Abars eur pennat goude ze,
Pa voelas e vest o vale,
E teu da zonjal é affer
Da gommanç esse e vicher.
Ober a ra an dro dezân,
Sevel ba disqen ha quea;
Mont a ra adarre en dro;
Ober a ra ar pichero.
Mæs pa ra chiboudic a za,
E tol e dreid dreist e ziou-scoaz.
Ar mest a gommanç da grial
Hac ar voerset a deu ractal,
Ma voe al lourdot frotet mad
Da zisqi pe vlas e voa ar c'hoad.

*Sans moral.*

Qement a so ebars er bed
Ne eller james da gavet :
Pep-bini en deus e banebant,
Natur, vertu ha disqamant,
Hac ar pes ne ellomp-nin qet
Cals a re-all o grai ezet.
Evidoc'h da vea den fur,
Mar ded a eneb an natur,
Ne reet na ne leverret
Netra hac a ve talvoudec.

## FABL 16.

### *Al Leön hac ar Raz.*

Eul Leön voa en creis an ânv,
Scuis o redec ha tom deân,
Ma voa en dis-eol gourveet
Da zisquisa ha da gousqet.
Cals a razet a dremene
Dreist e daillier, ne voye doare.
A la fin e santas unan;
Gand e droad a dapas buan.
Ar raz a c'houlen e bue
Hac evellen a lavare :
Mên n'en don qet dign, emezi,
Deus a unan qen nobl a c'hui,
Da zonet d'en em goleri
Ha neubeutoc'h c'hoas d'am dibri.
Neuse al leön, pa ra memor,
Ne guev qet en dije enor,
Hac evit caout e affer scler
A losqas quit e brisonier.
Or, eur pennadic goude ze,
Pa voa dre ar c'hoat o vale,
E queas en toez ar c'herden
Na ne aillé q'et en em denu :
Galloud avoalc'h evit yndal
Ha non pas evit sortial.
Ar raz anezân pa glevas,
Deus e voez en anaveas

Hac a yez ractal da voelet
Petra voa gantàn c'hoarveet.
Pa voa aru en e gichen
Ha conzideret ar gorden :
Chomet aze, emei, ep stonrm
Ha mèn a ya da droc'ha'r c'houlm.
Ma roing anezàn gant e heg,
Ha cetu al leön dilivret.

*Sans moral.*

Ar fahl a zisque scler ha ned
D'ar re binviq ha galloudec
Da veza douç, trugaresns,
Rac ne vent ive malevrus.
Herve ma zê an traon hnmen
Sujet da vea incerten,
E rencqer caout lies sicour
Digant ar re vian ha paonr,
Hac e cleer cavet morc'het
Oc'h ober noaz da zen ehet.
An nep d'e nessa a ra noaz,
Evit qement-ze ne ra qaz,
Certenamant n'en dê qet fur
Pa ne gemer displijadur.
Vit bea bremàn puissant
Ec'h aru e ve nec'hamant,
Rac ar re vrassa rouane
O deve ezom amitie,
Hac o deus aon rac ar goler
Deus ar re vian ha dister.

## FABL 17.

### *Ar Milan clàn.*

Ar milan clàn var e voele
A bede e vam ma c'hâje
Da hedi'n doueo evitan,
Pa voa ar maro tost deàn.
O! emeai, ne esper qet
E vez gant hini sicouret:
Te c'heus pollnet ho auterio
Hac alies ho sacrifiço.

*Sans moral.*

Entre-omp en prosperitè
E cleomp sonjal en Doue,
Ha guel a ze e raio van
Da sicour ac'hanomp er boan.
Hac an dud eur memeus tra
Araug ezom claseq ent d'an dra.

## FABL 18.

### *Ar Guennily hac al Lapoucet.*

Evel ma voa deut an amzer
Da ada lin er parceqeier,
Ar guennily a yez gant mal
Da laret d'al lapoucet-all:

Ennes a vezo demp noazus
Rae bea so ennàn ambuch.
Da avis, emé, n'e qet prob ;
Lez da zifinerezo zod.
Lezel a ra eur pennat e'hoaz.
Pa gommanç al lin bea glaz,
E teu da lavaret are :
Poent eo demp dispen ar re-ze.
Mæs hint ne rejont van ebet,
Goap a rent memeus o clevet.
Ha pa voa savet buelloc'h
Ha rezedet ennàn ar bolc'h :
Lezel aneàn reomp re,
E c'ha da gommanç bea erèn.
Pa n'e c'hoantent ober netra
Hae ar guennily o facha,
Ma teu neuse da gaont an den,
Da accosti en e gichen :
Gant laouënidigues ha jòa
E commanç neuse da gana.
Abaoue ar guennily qez
E man gant an den assambles
Ar re-all chomet a-sclabe
Partout dre ar vro da vale,
A voe tapet, fot bea fin,
Gant lasso gred demens a lin.

*Sans moral.*

Evit elevet avisiou mad
Cals ne reont qet a etat.
Pa vent en creis en danjerio
Pe en em fouret en collo,

E teu conseillo en ho fenn,
Ma leront, allas! evellen:
Ma carjen ober evel-ze
Pe bea bet ed dre aze,
Pe vea laret evellen,
Ne voan qet tapet er blegen.
Mæs qement-ze ne servich qet
Araug ma c'haru comprenet
Eur pas araug so muyoc'h crèn
Evit diou gammet var adren.

---

## FABL 19.

*Ar Ranet hac ho Roue.*

An ranet a voa franeq ba libr
Na ne voa varne nep sort brid,
Ma tenjont da bedi doue
Da zigas deze eur roue.
Jupiter a chom estonet
Hac a refusas ar ranet.
Int a supplie goaz eus voaz
Evit ma c'hobtenjent ar c'hraz.
A la fin e voe oblijet
Da accordi d'é bo reqet.
Neuse e taulas Jupiter
Eur picol treust d'é er rinvier.
En dour pa gueas ar roue
Ar c'hanton tout a eclatte,

Hac an oll ranet a davas
Evit dont da renta hommach,
Ha da saludi ar roue
O devoa bed digant doue.
A neubeudo e tosteont
Hac ardi ontàn e teuont,
Ma lamment d'an traon ha d'an ec'h
Dreist ho roue, ep cavet nec'h.
En goapâd a rent excelant;
Ne voaint qet anezàn contant.
Importani a rent are
Jupiter da zigas deze
Unan herve ho santimant
Hac a vije crèn ha vaillant.
Pa voelas ho ompinion
E roas deze ar cigogn.
Ennes so eur roue vaillant
A bourmen ar mare contant,
Ha qement a gueo var e ent
A ve tout devoret qen qent.
Dont a reont are da glem;
Mæs inantil eo ho feden.
Deus an nos e clemont bepred:
Pa c'ha 'ar cigogn da gousqet,
E sortiont deus o c'hanvern
Hac e criont var boes ho fenn,
Gant ho moez raoniet: raca rac,
Ar roue-mân n'en dè qet mad.
Mæs coll a reont ho amzer
Rac ne c'hoanta qet Jupiter;
Pa ne garient an douç, ar gentil,
E chom ho feden inutil.

Bremàn eo red bea contant
Deus ar rigourus ha tirant.

*Sans moral.*

Eur memeus fesson evel-ze
A arn gant ar bobl ive;
Rac demeus an amzer brezant
E vemp alies droug-contant.
Qen calet evel an ouarn
E qevomp an nep a c'houarn,
Hac an hini deu en e blaz
N'en deve qet cals guelloc'h graç.

---

## FABL 20.

### *Ar C'houlmet hac ar Falcon.*

En amzer a so tremenet,
O devoa bed ar pichouet
Brezel a enep ar milan,
Hac a re deze cals a boan.
Da zont d'en em venji a ze
E choasjont ar falcon roue.
Emàn evel ma voe choaset
Hac e benn dezan curunet,
Ne gemeras qet guelloc'h plan
Evit n'en devoa ar milan,
Na ne voa qet evel roue,
Evel tirant a c'houerne.

Ravissa, dispign ha dibri :
Pa dape ne vanne hini.
Neuse e teuas ar c'houlmet
Da gemèret cunz ha regret.
Ar brezel a voa guel demp-nin
Evit n'en dê an tiranni;
Cobatti'r milan a galon
Evit esclavach ar falcon.

FABL 21.

*Al Laër hac ar C'hy.*

Eul laër d'ar c'hy roë bara
O sonjal e tavje ontan.
Ar c'hy a lavaras : nebon,
Mèn a anve da dromplezon :
Eun tam bara, emeout, dal,
Evit ma tavin a arzal;
Mæs n'em eus netra da ober
Gant da zonezono dister.
Var digare bara d'ar c'hy
Te laero qement so en ty.

*Sans moral.*

Ne zouget qet a fe ato
Da gojou coant na da offro :
Cals a roïo dec'h eur spillen
Evit filoudi eun yjen.

## FABL 22.

*Ar Bley hac ar Vouts.*

Eur vouis en poan a gochonet,
A voa en e gourve chomet;
Ha ma 'en em offras ar bley
Da veza amiegues dei,
Hac e promette sur er fad
E conservje dei e c'hofat.
Y a respontas evellen :
Ne rin netra gant mevelien.
Evit ober plijadur guel
E cleie mont ac'hane pell :
E servich voa en e absanç,
Non pas, emei, en e bresanç.
Guella a voeje da ober
E voa en em denn a affer.

*Sans moral.*

Ne qet mad fiout qement so
En darn vrassa a dud ar vro.
Cals a offr ho foan ha labour
A gerzo diraout qen flour :
N'en dê qet carante ouzit;
Ne sellont nemet hô frofit.

## FABL 23.

*Ar Mene o c'henel.*

Eur brud a voa a yez a-bell
E cleie ar mene genel.

Ar bebl tont en em assamblet
A yez d'e gicben da voelet.
Pa voaint arn eo e gichen
E tenjont neuse da gomprea
E vije monstr cruël ha eri
A raje d'ê cals a anvi.
Gant cals a aon, frayeur ba spont
E sellent penaus vije cont.
Anfin ar mene a c'hanas,
Hac e voeljont eun tamic raz,
Ha ma commanças a dra sur
An oll da c'hoarzin dreist muzur.

*Sans moral.*

Tud glorius, bombauserien,
A roi d'an oll evit creden
E raint traou bras hac excelant,
E zint tud fur, crên ba prudant.
Pa ve qistion da ober,
A boan e ve bian dister,
Ha ma servich bo faziou cley
D'ar voapaërien evit prey.

*Item.*

Ar fabl a zisque dre e c'hauz
Non pas qemeret a aon fauz,
Rac alies bras e crener
Gant treo bian ba dister;
E ten ar spont da vea voaz
Evit n'en dê james ar glaz.
Eun dra dign deus a farceres
A ra demp crena alies.

## FABL 24.

*Ar C'hy cos hac e Vestr.*

Eun chasseer voa a leqeo
E ghy var an tres a chasse;
Mæs ne voa qet ze apropos,
Rac ar c'hy-ze a voa re goz,
Na na re qet mad e affer,
Rac e dreit a voa re bouner.
Tapout eure ep hea pell
Ma en dije gallet derc'hel;
Mæs ar prey a voa achapet
Digant ar paour qez disantet.
E vest en reprenas garo
A gomsou rust bac a dolio.
Ar c'hy en deveus respontet
E cleie bea pardonet;
Penaus ne voa qen puissant,
Mæs bed e voa eur c'hy vaillant.
Bremàn, emezàn, mèn voel er fad
N'en don pelloc'h demeus da c'hrad,
Rac netra ne ell plijout did
Nemet seulamant da brofit.
Pa voan yaouancq e voan caret
Ha bremàn e c'heuz ma hazet.
Gueach-all, pa voa mad ma dent,
Ha pa gerzen buan en ent;
Mæs bremàn pa zon dizantet
Na ne allan pelloc'h qerzet,

Paneverd ma zout enn ingrat
E tenyez sur a galon vad
A vouir volonte d'am c'haret
D'ar servicb vad am eus rentet.

*Sans moral.*

Eur blijadur, pa ve tremenet,
Facil a ve ancounheet.
Eun dra mezus da laret é;
Mæs mar leromp ar voirione,
Communamant e c'bistimer
An amitie pa broßter :
Pa ve ar profit finisset
An amitie so partiet.

---

## FABL 25.

*Ar Gedon spontet ep sujet.*

Aa forest scoët gant avel
A eclatte a ziabell,
Hac a re eun drous qen pounner
Ne voa qet custum da ober.
Ar gedon tout a gommansas
Da redec gant eur spouroun vras.
Pa voaint evel-ze o qerzet,
Gant eur mart e voent ampechet;
Ma voaint chomet enno neuse
En danjerio a bep coste.
Unan venerabl dens ho zoez,
Leun a eloqanç ha furnes : ...

Perac, emei, e spontomp-nin?
Hep reson é demp trubully.
Gleed eo demp qemer courach
Rac hor c'horfo so ajil bras;
Mæs ar pez hon gra direson
Eo n'hon devens qet a galon.
An tourbillon-ze hon sponta!
Ne gleomp memeus e gonta.

*Sans moral.*

Qement a aru a zisc'hraç
Eo gleet demp qemer courach,
Rac ar gonfianç vad a so
Rouanes d'an oll vertuio.

---

## FABL 26.

*Ar C'haor hac ar Bley.*

Eua c'haor arauc ma partias
D'e hini bian a laras:
Ne zigoret da zen ebet
Qen a vezin-mèn distroet.
Ar bley en devoa ententet
Ar gourc'hemen e devoa gred,
Ma en em laca en tenor
Evit dont da c'houlen digor.
Pa vna en qichen a-ziavez
E commançaa da chanch e voez,
Ha neuse en deus commandet
Ma vije dean digoret.

Evit bea ennes moez ar c'haor
Mèn ne zigorin qet an or,
Rac dre ar faout a so enni
Mèn a voel scler avoalc'h ar bley.

*Sans moral.*

Enn dra eo hac a so meulabl
Ha d'ar vugale profitabl
Da zenti eus ho zad ha mam;
Dre gement-ze beza divlam:
Hac an dud yaonancq mad ho c'haus
Da glevet conseil ar re goz;
Rac resonabl eo qement-ze:
Guelet ho dens muin evite.

---

## FABL 27.

### *Ar C'hy hac an Danvad.*

An danvad citet gant ar c'hy
D'an andianç evit pledi,
Hac e c'houlenne eur bara
Evit eur prest roët dezân.
Pa voa achuet e blede
Ar paour danvad a lavare :
Ne anavean qet da gaus ;
Ar gle a c'houlles a so faus.
An testo a voa preparet
A voe neuse ive galvet,
Ar bley, ar bultur, ar falcon,
Da c'hond gand pion e voa'r reson.

Ho deposition roët,
An dànvad a voe condaonet.
Ar c'hy varnezàn a lammas,
Pa voa mad e zroed en debas.

*Sans moral.*

Menr a zen a ve revinet
Ha lies a vech punisset
Gant jng iniq, fals testeni,
Dre ar valis ha jalonsi :
Alies ar gassoni-ze
Allumet gant ar voirione.

---

## FABL 28.

*Al Labourer hac ar Serpant.*

Eun vech e voa eur paysant
Hac en e servich eur zerpant.
Eun deves, êd e benn contrel,
En poursivas gant ar vonc'hel.
Ar zerpant a achapas sur,
Mæs n'en dez qet quit ep blessur.
Al labourer prest a gueas
Goude-ze en paourente vras :
Ma sonch neuse en e speret
En injnr en devoa hed gred
Ep snjet ebet dar serpant,
A re e valeur ha tourmant.
Ma suppli ar serpant neuse
Da retorn da vitan are.

O! emezàn, pardonet din :
N'eus qet a assuranç e ty
Entre ma p'ho eur sort bonc'hel,
So bed em andret qen cuel.
Ar gouly hac ar goad blonset
Certenamant so tremenet,
Mæs ar memor demeus anea
A so chomet bepred nevez.

*Sans moral.*

Eun dra hac a so diassur
Dies da ober d'eun den fur,
Eo an eil guech fiont e ro
O deve bet torret ho fe.
An den trnezus, pitoyabl
A bardon deus a galon vad,
Hac an hini fur ha prudant
A zivoal eus an dud vechant.

---

## FABL 29.

### *Al Louarn hac ar Cigogn.*

Eua veach eul louarn gant joa
A bed ar cigogn da goania,
Ar boet en devoa preparet
A voa tano ha soler meurbet;
Ma sclapas ancze a dol
Partout a-sclabe var an dol,
Hac ar cigogn ne aille qet,
Rac re hir a voa cals e beg.

Ar gallant eno lipas oll
Ha ne chomas netra da goll.
Ar cigogn evel-ze tromplet
A ya drouc-contant ha mezeg
Deus an injur e devoa bet,
Dre ar fesson ma voa tretet.
Eur pennat goude qement-màn,
E couy e hostis da leina.
Var an dol e voa preparet
Er voutail a voa' seler ha net,
Eur boet hac a voa excelant.
Al louarn en debje contant :
An antre a voa encq ha moan,
Ha tri louarn a voa ledan.
Nemet seulamant ar goelet
Evit tretamant n'en deus bet,
Rac impossubl e voa deàn
Deus a ennez dibri netra;
Mæs ar cigogn facilamant
A loncas tout, bac èn presant.

*Sans moral.*

Eur farceres a dal eun all,
Hac enn dromplezon qement-all :
Ar gabonach eur memeus tra.
Ma ve money evit peà,
E ve mad avoale'h dezirout
Ma ve possub ho fea tout.

## FABL 30.

*Ar Bley hac eur Penn pentet.*

Eun stal eun tailler imajo,
Eur bley, n tremen dre enn,
A zistra en dro da sellet
Hac e voelas eur penn pentet.
Treï a re dens a bep coste
Hac isellâd a re ive,
Dre ar rezon n'en devoa qet
Netra a sans nac a speret.
O! caera penn e zeo emân,
A lavaras ar bley dezan:
Cals a ardo a so ennout,
A speret vad n'eus morce tout.

*Sans moral.*

Mar dont coant ens an diavez,
Eun draic bennac a delez;
Mæs ma c'halfet choas ar guella,
An diabars eo ar c'haera.
Rac guelloc'h eo cals bea fur
Evit coantiri dreist muzur.

## FABL 31.

*Ar Gegin.*

Eur gegin en em voisq a blaû
Hac a voa deus a eur paun.

O veza brao ha dereat
En em fachas deos e etat;
Ma e'ha d'en em renji neuse
En qichen ar paun ive.
Ar re-all ho deus anveet
An dromplezon e devoa gred.
En em gavas tromplet e min :
Divoisqet e voe ar gegin
Deus al hon e devoa laëret,
Ha manific e voe pilet.

*Sans moral.*

Ar fablen-màn a vlam ar re
A gemer re huel degre,
A vev hac a gonvers ive .
Gant eals pinvicoe'h evite.
Dre ze alies e c'haru
E c'heont paour gant ho c'hundu;
Ma servijont da farceres
Evit an dud-all alies.
Sentet ens ar proverb buan :
En em anveet oc'h-unan.

---

## FABL 32.

*Ar Geillenen en em vant dreist muzur.*

Eur chariot voa o qerzet :
Ar c'hocher a stracqe e fouet.
Er blassen ens ar redadee
Ar rojou ha treid ar c'hezee

A save cala a booltr en ér :
Ne voa qet possohl guelet seler.
Eur geilleoen a lavare,
Er chariot en e c'hoaze :
O! peguer bras eo ar boultren
A meus mèn savet er hlassen.

*Sans moral.*

Ar fahleo-màn a apparchant
Eus ar re o deus saotimant :
Manific bras gant ho c'homso
Evit laëres an enorio
Hac a ve gleet d'ho nessa,
E tesiront e gaout gant joa.
Petra heonac ma vent grossier
O deve c'hoaot ho c'histimfer.

---

## FABL 33.

*Ar Verienen hac ar Geillenen.*

Eva veach voa eur geillenen
O resooi ar verienen.
Y a voa ha nobl ha jentil,
Eben, emezi, a voa vil;
Y a oije evel ma car,
Eben a ruze ao douar;
Y a gonverse er palesio,
Eben, emei, er c'havernio.
Eo em bompady ré josus
A sur vue dilicius;

Hep poan ebet gant nep affer.
E c'halie beva dibreder.
Ar verienen a lar facil
Ne entente qet bea vil;
Ar geillenen en pep fesson
A voa diboel ha vacabon,
Mæs y a voa ferm ha poset;
Ar grenn, ar fennteun evit boed
A voa excelant bras d'e min
Qen couls a pasteio na gnin,
Hac ar boet-ze tout a deue
Dre labour, non pas didalve.
Davantach a so da laret
E voa joans bac assnret
Ha caret gant an oll er vro,
Exempl vad d'an oll labonrio.
Mæs ar c'hontrel ar geillenen
Ne voa qet mignonet da zen,
Hac en danjer gant pep-hini,
Rac d'an oll e voa inimi;
Da gazi tout e rê dies,
Exempl a zidalvoudeges.
Dre m'e devoa soneh er goanvân
En em brepare mad en ânv:
Ar geillenen, contrel da ze,
A veve dens a zê en dê,
Voa necesser ep dale pell
Dezi finissa ha mervel.

*Sans moral.*

Menach vian a so guelloe'h
Gant contantamant ha gant peoc'h,

Evit volupte dilieins
Gant jenamancho zourcins.

---

## FABL 34.

### *Ar Marmous hac hl Louarn.*

Al loenet brutal eur veach
En consert en em assamblas.
Ar marmous en ereis entree
A lammas manific doue.
Qazi oll e teujont neuze
Da envel anezàn roue.
Al louarn a deu avins
Dens ar galite glorius;
Ma cassas gantàn ar marmous;
E tisquezas deàn eur fos
El lee'b ma res dezàn guelet
Eun tam qig gant eul laç staget,
Ha deàn en deus lavaret:
Aze ens eun tenzor coachet,
Hae erve lezen ar c'hontre
A apparchant eus ar roue;
Ha pa zeo dre al lezen did,
Qemer anezàn e profit.
Ar marmous hnan a gredas
Ha, guel zot, en creis e lammas.
Al lasso zouden distignet,
Manific e voe qemeret.
Pa voelas e voa prisonier,
E c'hantre neuse en coler:

Al louarn a vlam aigramant
D'en bea tromplet, ar mechant.
Gant eun donsder a cals a c'hraç
Al louarn dezan a laras:
O! paour zot p'hini a zonje
E voa dign da veza rone,
Hac en em brepare gant mal
Da zont da c'houarn ar re-all;
Ha ne elles qet gant da boan
En em c'houarn mad da-unan.

*Sans moral.*

Neb en deve antreprenet,
Gant bo zotis ne elionț qet
Dont aben deus an treo-ze
Re buel eus bo c'halite,
A gue certenamant dies
D'an oll dud evit farceres.

---

## FABL 35.

*Ar Glesqer hac an Ijen.*

Eur glesqer a laca e fenn
Bea qen teo hac an ijen;
Ma commanças d'en em c'hoëzi,
Hac e mab lavaret dezi:
Lest bo c'hantrepris direzon;
N'en deus qet a gomparezon
Entre'r glesqer hac an ijen:
Eur zotis eo dec'h e gompren.

Ma en em e'boez a neve flam.
Ar mab a grias : ô! ma mam,
Hac e creutac'h var ar blassen,
N'efet james dreist an ijen.
Qement neuse en em c'hoesas,
Ha zonden eno e creuvas.

*Sans moral.*

Darn eus an dud so caer ha coant
A darn-all a so puissant;
Darn ho deus sqient ha furnes,
Darn-all ho deus pinvidiges.
Pep-hini ae'banomp a gle
Contanti deus e galite.
Da gompagnon so caer formet
Ha te a so pur a speret,
Ha dre ze bezomp courajus
Hep beza james avius,
Rac caliteo mad ar bed
Ne vent oll da unan roët.

---

FABL 36.

*Ar Marc'h hac al Leön.*

Eul leon a yez bnan avoale'h
Evit esse dibri eur marc'h;
Mæs deus e ners disezisset,
Gant ar gosni e voa falléd.
Ma eommanc sonjal ar voyen
Penaus e c'balje dont aben :

M'en eum c'hra mendeucin neuze,
Ma coms d'ar marc'h a gement-ze.
Ar marc'h o veza e glevet,
Ar flaud en dens anaveet,
Hac e teuas neuse gant mal
Da sonjal enn drompleson-all.
N'ens qet pell ne voa tremenet
Dre eun andret a voa spernec,
Ma voa en e droad anfoncet
Eun tam spern hac a voa gorret,
Ma pede ar mendeucin qez
Da denna anezàn e mæz.
Al leön a accordas tout,
Hac ar marc'h deus e oll c'hallond
A sco anezàn var e dal,
Hac a bartias quit ractal.
Neuse enr boan vras en devoe
Eus en em sevel ac'hane,
Rac bea voa easi lazet
Gant an tol-ze en devoa bed.
O! dougen a ran, emezàn,
Ma recompanç ar veach-màn,
Demeus ar sotis a meus gred,
Hac ar marc'h so just partiet.
Venjet en deus enn dromplezon
Dre eun all gant cals a reson.

*Sans moral.*

Enn inimi hac a zisque
Dirazoc'h scler avoalc'h e c'hé
N'en dé qet da vea doujet
Evel pa greder mignonet

Seblanti o deus amitie ;
Ha rac ze divoallet rae.

---

## FABL 37.

### *Al Loenet hac al Lapoucet.*

Al lapoucet voa en combat
Dens al loenet a bevar zroad.
Esper bac aon a voa ive
Dens an eil tu bac egile,
Ma tilez al logoden-dall
Oll gompagunnes ar re-all;
Ma voa neuse en em roet
A galon d'an inimiet.
Beo e chomas al lapoucet
Dre ar gundu vad ens an egl,
Hac an treitour logoden-dall
A voe condaonet prest gant mal
Ne retornje biqen gante
Na ne nichc james en de.
Cetu ar rezon vad penaus
Ne nich james nemet en nos.

*Sans moral.*

Nep piou bennac ne qet contant
Da zicour en diezamant
Ne verit qet participa
Na caout loden ebet er joa.

## FABL 38.

*Ar Sparfel hac an Eostic.*

An sparfel a nije tostic
Evit ma tapje eun eostic,
O pourziou aneàn qen teu
E c'hantrejont er villajeu :
O vaza reir en em fouret
Gant eur paysant voe tapet,
Douçamant e ped aneàu
Ma en lezje da bartia.
Evellen en deus lavaret ;
Mèn ne meus qet da offanset.

*Sans moral.*

Gant rezon e ve punisset
Ar re a ve en em forcet
Da noazout var au innosanç :
E ve mad o deffe droug-chanch.

## FABL 39.

*Ar Bley hac al Louarn.*

Eun bley en devoa bed gred
Eur bourvizion vras a voed,
Evit eun tam mad a amzer,
Hac e voa nense dibreder.

Al louarn a deu d'en cavet,
A c'houl digantan ar sujet.
Ar bley a gomprenas nense
E voa o tailla finesse;
Ne voa qet ar galant dent dy
Nemet evit gripa e brey.
Dre ze e ra seblant dezan
E voa chomet eun tamic clàn;
Ma voa evel-ze dalc'het mad,
Ne aille qet a labourat,
Hac e suplie anezàn
Pedi'n doneo evitàn.
Al louarn o vea fachet
O vêa n'en devoa gallet
A zont aben deus e affer,
A roas conseil d'ar berjer
Da vonet da gavern ar bley
Hac e tapje e inimi,
Ha pebini ne lacqe qet
A evez da vaza tapet.
Ar berjer prout a bartias
D'er c'hombati, bac en laeas.
Al louarn a chomas otro
Ha d'ar c'havern, ha d'ar mado.
Mæs ar joa demens e dorfet
A voe prest avoalc'h finisset :
Ar memens berjer, gonde-ze,
A eure e affer ive.

*Sans moral.*

Eun dra vil hac ive mezus
Hac alies pernicius,

Cazi ordinal d'an bini
A ve carget deus a avi.

---

## FABL 40.

*An Azen hac ar Marc'h.*

Eur marc'h pinvidic acontret,
Varnezàn eun dibr alaouret,
Dre ar ruio e c'hourigne
Gant ar vigeur a gemere.
Var e ent en dens raneontret
Eun azen hac a voa sammet,
Hac a re deàn eun tam noaz,
Rac da redec en ampechas.
Nense, o veza coleret,
E roign e vrid en deus laret :
Perac, didalve lourd avoalc'h,
E res ampechamant d'ar marc'h?
Recul prest adren, e profit,
Pe mèn a foulo gant ma zraid.
An otro'n azen ne grede
Lavaret gir eus egile,
A recule manific bras
Evit lezel gantàn ar plaç.
Or, ar marc'h a implijas tont
Evit redec e oll c'halloud.
Gant qement a ners e redas,
Dre fors qerzet en em c'hreuvas.
Inntil o veza bet ôd

Ha da zougen, ba da gerzet,
E ornamant eaer divoisqet,
D'enr ebareter e voe goerzet.
Prest gonde en gnel an azen
Stag eus ar c'har gant eur gorden.
Aha! compagnon, emezàn,
Pez acoutramant eo eman?
Pelee'h breman emedi ed
An dibr a poa-te alaouret?
Pelee'h e man da voisqamant,
Ha da vrid eaer brss lugernant?
Deus ze, ma mignon, omp joaus,
Pa ve tapet an ourgouillus.

*Sans moral.*

Cals savet ebars er c'hargo,
Prosperite ha boneurio,
Gant an ourgouil a ve enne
Ne anveont den er c'hontre,
Ha memeus o deve cals poan
Ens en em anaout ho-unan.
Mæs d'ar re evrus e ve mad
Demeus ho ehanch da evezât;
Rac mar deu da zistrei en dro,
Qun en ho c'halon ho devo,
Pa voelfont pegen malevrus
E vo dê beza bed evrus;
Beza mimprizet gant ar re
M'ho deus bet mimpris evite,
Ha goaped ive alies
Gant neb m'ho deus gred goaperes.

## FABL 41.

### *Ar C'haro.*

Eun c'haro en em gontemple
En eur feunteun scler pa selle;
Ma commaosas meuli gant joa
Ar c'herniel brancqec au devoa.
Blam e zivoar a re ive;
Moan ha tano en bo c'bave.
A greis ma voa o contempli,
Evel-ze o consideri,
E c'harnas eur chasseer
Hac a leqez fin d'an affer.
Ma partias ep hea pell
Buaunoc'h evit an avel.
Ar chas ive en heuille prest,
Hac èn o c'hantren er forest.
Er forest teo pa antreas
E zivoar neuse a veulas;
E geruiel en deus tamallet
A voa caus ma voe qemeret.

### *Sans moral.*

Ma clescqomp a volonte vad,
Ar pes a gleomp da gassàd
Hac ar pez a ra muya noaz
A blich alies davantach :
Dezirout cavet bonheurio
Araug goud a belec'h e vo;
Goulen grandeur hac ar mado,
An exçelanç, an enorio.

E soneh demp ar felicite
So en ambondanç er re-ze;
Hac e va gante alies
Ninver bras a dristidiges.

## FABL 42.

### *Ar Serpant hac al Linv.*

Eur serpant deus a eur forjo
A dap eul linvo en e c'heno,
Ma commanç neuse d'e roignàn;
Mæs al linvo a laras dezàn :
Da oll dent a pezo brinzet
Araug ma p'ho ma c'honzommet,
Mèn pehini a so qen ferm
Ma crogàn memeus en ouarn.

*Sans moral.*

Sel mad, pa pezo affero,
Pe zort qalite den e vo,
Rac ma na c'heus da zeut lemmet
Deus eun all muyoc'h galloudec,
Ne vo qet deàn e ri noaz
Mæs did da-unan a vo voaz.

## FABL 43.

### *Ar Bley hac an Dènvet.*

Petra bennac a ziabell
E voa ordinal ar brezel

Entre ar bley hac an dènvet;
Mæa eur voech e voent accordet
Ha gred alianç entreze,
Roet otacb a beb coste.
E re vunut ar bley a roas
Hac an dènvet a re bo cbas.
An dènvet ne voaint qet dies
A alie peury en bo æz :
Ar bleydi mnnut a iude
Rac ho mam a vanceqe deze.
Pa voa maneqet deze al læz,
E voaint en em gavet dies.
Ar bley a lam en dens criet :
Fe, allianç a so torret!
Hac en ho debras, an treitour,
Pa voaint en noas deus ho sicour.

*Sans moral.*

Eor sotis d'an bini a ra
O c'haccordi gant e nessa
Discregi deus e sicour re :
Aruout a ra goude-ze
Ar re so bed inimiet
N'ho deffe tout ancoueet,
Ha dre avantur e c'balfent,
An occasion pa voelfent,
Evit da attaqui treitour
Pa vez divoisqet a zicour.

## FABL 44.

*Ar Forest hac ar Paysant.*

En amzer ma caujee'r c'hoat,
Eur paysant a yez timad
Digant ar forest da c'houlen
Danvez da droada e vouc'hel.
Ar forest a accord gand joa
Hae ar paysant d'e zroada;
Mæs pa voa en etat neuse
E commanças disqar ar gue.
D'ar forest e teu eur c'hun bras,
Mæs re diveat e tenas :
Drouc-contant ba trist bras e min
Guelet e voa cans d'e revin.

*Sans moral.*

Sel da biou e ri plijadur,
Pe en em drompli, a dra sur;
Rac cals, pa p'ho evite gred,
En em implijo e c'henep.

## FABL 45.

*Ar C'hy hac ar Bley.*

Dre avantur eur vech ar bley
( Ne voa qet c'hoas de aney ),

Eur c'hy er c'hoad a rancontras,
Ha manific en saindas;
Ha da enori e brezanç
E ra dezàn rejouissanç.
Finalamant e c'honlenne
En pe gis en em gomporte;
En cave ned ha poli bras.
Ar c'hy dezào a respontas :
Ar soign en dens ma mest ouzin,
Em andret cals a vignoni,
Dre ma tisquean ontàn joa,
E ve fournisset dìn pep tra
Divar an dol a gement so,
Na ne gousqan qet dizolo;
Na ne ouffe da zaon-lagat
Pegement e zon agreabl
Da gement den a so en ty.
O! ma c'hamallat, eme'r bley,
Te a so placet evurus
Gant eur mest so qen gratius.
Ma c'harufe ma bolonte
Da gavet mado evel-ze,
Ha galloud beva ha mervel
Gant eur mest a so qen fidel,
Ne gredan qet e ve er bed
Evrussoc'h evidoo cavet.
Pa voelas ar c'hy a c'hoaote
Caout enr gondition neve,
E promettas dre vonir gomso
Caout moyen en tal e otro
D'ober dezàn caout an etat :
Mevel à gamp a vije mad,

Gant condition ne vije qet
Ennàn qement a grueldet,
Ha ma teuja gant dilijanç
Da serviji a gonseqanç.
An accord gred evel-ze seler
Neose e tistrojont en qêrt
O vont gant an ent qen joaos
E larent meur a dra farcus.
Pa voa an de eun tam sclerêd,
E voelas goug ar c'hy uzet,
Ma c'hoolennas ontàn neuse :
Perac out peillet er gis-ze?
Arzal, e me ar c'hy, a ren
Atao eus an estranjourien :
Alies ar re anveet
A voa guenen intordiet;
A voijo-all memes cregi,
Pa ne blije ho fesson dìn.
Ar mest na voa qet qement-sa
Avoalc'h demeus e volonte,
A deue neuse d'am pilat
Gant tolio bizier a dro vad,
Hac e re ouzin eun difen
N'em bije da lammat gant den,
Nemet seulamant d'al laêron
Ha d'ar bleizi a voir galon.
Dre ar voyen-ze gouneet,
E on douçoc'h en em gavet,
Hac ar sign-ze demeos ma foog
Eo en deus razet ma goog.
Ar bley, pa glevas qement-màn :
O! ne hrenin qet, emezàn,

Qen qer ze an amonrourdet
Evit plijout da zen ebet.
Adieu eta, ma c'hompagnon,
Pa giri da condition :
Cals guelloc'h e zeo ganèn-mèn
Chom ordinal em liberte.

*Sans moral.*

Beza mest en eun ty bian
A so guelloc'h ep laeât doan,
Ha dibri bara var ar mæs
Evit fricojo ar pales;
Rac eno e voar o veva
Gant aon ha doetanç a bep tra :
Al liberte so bannizet
Demeus ar pales, assuret,
Ha dissimuli a so red
An injurio ve recevet.

---

## FABL 46.

### *Ar C'hoff hac an Izily.*

An dorn bac an troad avijo
Deus ar c'hoff ar re ho c'blemo,
Abalamour an didalve
Ho gonnideges a loneqe;
Hac e c'hoantent ne c'houlje qet
En ep fesson beza maget.
Ar c'hoff a deu da zuplia
Diou pe deir goech da rei dezàn.

An dorn a zalc'h perseveranç
Da revus dezàn e vevanç.
Ar c'hoff a gommanç da simplàd,
Nerf hac arterio da fallàd,
Ha finalamant e c'hoante
An dorn e zerviji neuse.
Mæs ne aille qet oher mad
Rac chomet voa re divezat:
Ar c'hoff voa diaccustumet
A deue da repous ar boed;
Arter, nervenno dinerzet,
Pa vua ar c'hoff ive manqet.

*Sans moral.*

An dud so ive evel-ze;
An eil a rencq caout egile,
Na n'en deus den var ar bed-màn
A alfe en em suffisa.
Ar re è'n huella degre,
Ar pinvidica dens anè,
N'en deint qet c'hoas re assuret,
Hac n deus ezom mignonnet.
Ar zicour gaer hac ar guella
Eo an nombr mignonet brassa.

---

FABL 47.

*Ar Marmous hac al Louarn.*

An marmous eur vech a bede
Al louarn bac en suplie

Da rei eun tam eus e lost teo
Evit gollo e ziadreön,
Hac e lavare deàn gourd
E voa ennes eur hec'h re, lourd;
E vije dezân profitabl,
Scanvoc'h hac ive enorabl.
Al louarn a respont dezân :
Gnel eo genèn cals, emezân,
Scuba an douar, lez da drous,
Evit gollo reor eur marmous.

*Sans moral.*

Er bed-màn cals o deveus re
Ha ninver re neubeut ive;
Evit qement-ze n'en deus qet
A dud pinvig accustumet
Da zonlagi tud ho c'hanton
Gant ar pez ho deus ep ezom.

---

## FABL 48.

*Al Louarn hac ar Rezin.*

Al louarn a voa trist e vin
O voelet eur brancqat rezin
A voa o commanç daroy,
Ma tezire ive tibri.
Ma elaseqe neuse ar voyen
Da alloud gripa e loden :
Mes p'en devoa e hoan collet,
E zesirio gantàn chommet,

E dristidiges ya en joa,
Hac e lavaras er gis-ma :
Ar rezin-ze mad n'en dreint qet,
Rac beza e zeint c'hoas re egr.

*Sans moral.*

An den a seblant ne gar qet
Ar pez ne ell sur da gavet.

---

## FABL 49.

### *Al Louarn hac ar Mart.*

Eul louarn gant naon castiet
Dre eur faout e voa antreet
En eur vessel leun a fourmach;
Enni manific e predas.
Neuse e ţeuas da sonjal
En p'en gis galloud sortial.
Eu em forei avoalc'h a rê;
E goff re vras en ampeche.
Ar mart en guel a ziabell
Eus en em efforei eruel,
Hac a ro deân avis-all,
Mar en devoa c'hoant sortial
Ma tistroje gollonteret,
Treut evel ma voa antreet.

*Sans moral.*

Cals o c'heuz guelet dre ar vro,
Pa n'ho devoa qet a vado,

Hac a voa joaus ha contant,
Dizourci a bep nec'hamant,
Na ne voaint james avius,
Disqarg demeus an traou fachus;
A aille ober farcerea,
Divertissamant alies
Gant ar jeuio hac ar c'haujo,
Cana ha conta historio;
Bremàn, pa zeint pinvidiqet,
E qivi ané chagrinet,
Leun a sourcio ha dies,
Ar rejouissanç èd e mæs;
En eur gir ho speret earget
A bep sort trubuillo paqet.

---

## FABL 50.

*Ar Bley hac ar Chasseer.*

Eur bley dirac eur chasseer
A voa scuiset o redec caer.
Eur bucher-coat a rancontras
Ha diontàn e c'houlennas:
Pe lec'h, ma mignon, e coachin?
Ar bucher a zisquel an ty.
Ar bley ennan a antreas;
Er c'hoign a goste e coachas.
Gnelet a ra ar chasseer
O c'houlen digant ar bucher

Hac en davoa guelet ar bley
Eun tu bennac enno o trey.
Ar bucher sur en gnirione
Demeus a c'heno en nac'ha :
Gant e zorn en deus disquelet
Al lec'h ma voa ar bley coachet;
Mæs èn ne gomprene netra
Er pez a zisquele dezan;
Ma partias incontinant,
Hep ober na van na zeblant.
Qen qent a m'en devoa guelet
Ar bley anezan partiet,
E sortias demeus an ty
Hep lavaret gir ontàn muy.
Ar bucher ar bley a vlama,
P'en deus sauveted e vue
Evel qent e voa partiet
Hep bea e drugarecqeed.
Ar bley neuse a retornaa
Hac evellen a lavaras :
Ma pije e torn an euvrn
Da vue evel da gomzo,
Dre voir droet e poa meritet
E vije graço did rentet.

*Sans moral.*

An dud vechant, petra bennac
Ma promettont ober traou mad,
A voelfet sur seler ha patant
Qement a raint fall ha mechant.

## FABL 51.

### *Ar Paün hac an Eostic.*

Aa paün a rê e glemn
Da briet Jupiter, Juno :
Ar rossignol a gane mad;
Ha dens anezàn e red goap
Partout gant an oll lapoucet
Abalamour d'e voez raouiet.
Juno dezan a respontas :
Pep-hini a receo e c'hras;
Partajet e'n donezono
Deus, an env gant an douen.
Ar rossignol mest da gana,
Ha da blun d'e en ar c'haëra.
Red eo eta da bep-hini
Dens e stad en em gontanti.

*Sans moral.*

Qemeromp a voir volonte
Pa ve roët demp gant Done,
Deus a galon vad ba gant joa,
Na ne glescqomp qet brassoc'h tra.

## FABL 52.

### *Al Lapoucetaër hac ar Vouale'h.*

Eun den voa o stigna e ret
Evit ma tapje lapoucet.

Ar vouale'h a bell a voele,
A c'houlenne : petra res-te?
Al lapoucetaer a lare :
Eur gèr a vatissan aza;
Ha qer qent ac'hane e c'ha
Pell dionte d'en em goaeha.
Ar vouale'h credet en e fenn
A deuas tost d'ar voetaën
Pebini a voa tost d'ar ret.
Zouden avoalc'h e voa tapet.
Al lapuncetaer a redas;
Ar vouale'h deân a laras.
Eur gêr ar sort-màn hatisset
Neubeut vo a citoyanet.

*Sans moral,*

Quistiouo fall ha truach
A ra d'ar bobl cals a zomach.

---

## FABL 53.

*Ar Marc'h hac ar C'haro.*

Eur marc'h a enep eur c'haro
En devoa eur vech combajo.
Ar c'haro voa an ardia
Ha da redec ar buanna,
Ma selap ar marc'h divar an ent
Ha mont qen huan goude qent.
Ar marc'h evel-se repousset,
Ractal en deveus comprenet

Mont da gaont an den d'en pedi
Ma c'halje dont d'en em venji.
Neuse e parti gant furor
Hac e teu gantàn ar victor.
Mæs evit bea gonneet,
D'an den so ebomet oblijet,
Ma renoq dougen an den en dibr,
En e c'heno lecqed ar brid,
Ma reneq perpetuelamant
Da servijì bea contant.

*Sans moral.*

An neb a ve en em fouret
En affero, na ne ell qet
Dont aben deus a gement-ze
Nemet sicourio o deffe,
En em gef goude oblijet
D'ar re en deus bo zicouret,
Ha gonde o devo cals poan
O clasoq en em denn a zindan:
Lacqet e vo dezàn eur brid,
Muin en eoll evit en profit.

---

## FABL 54.

### *An Azen, ar C'hog hac al Leön.*

Ar c'bog ha neuse an azen
A benre bo daou er blassen.
Aruout a ra eul leön
Hac a gomprene er fesson

Penaus e c'halje dont ahen
Evit sailiat gânt an azen.
Ar c'hog a gommanç da gana
Hac èn ractal o partia,
Erve lerer spouronni ra
Pa gleo ar c'hegi o cana.
An azen en deveus credet,
Pa voelas al leon o redec,
E voa racan e voa e spont,
Ma teu var e lerc'h divergont.
Pa voaint ed resonabl arang,
Ne glevet pelloc'h moez ar c'hog,
Al leön, o tistrey e henn :
O! ma c'hamallat an azen,
Mèn a gred din out manet sot
Beza deut qeit-màn var araug.
Ractal varnezàn e lammas;
Ne voe qet pell en devoras.
Pa voa o vervel an azen
E re e glemmo evellen :
O! mèn so zot ha miserabl
Eus en em fourra en combat,
Deus ma c'herent n'en deus hini
A ve capapl da gombatti.

*Sans moral.*

Ar re ve ehars en coler
A lamm evit tenna affer,
Ma c'haru ive aliea
E tenner an ourgouil emez,
Ha dont d'en em humilia
D'ar poent ne servich da netra.

### FABL 55.

*Ar Bultur.*

Ar vultur a re ar seblant
Evit disquel en devoa c'hoant
D'en em rejouissa gant æz
En de deus e c'hiniveles;
Hac e pedas al laponcet
Da zont davitan d'ar bancqet.
Ha qazi oll en em gavet,
Excelant e voent recevet,
Laouen ha zeder a vizach,
Gant eur joa ha vajeste vras;
Mæs evel ma voaint antreet
E voent oll gantàu depechet.

*Sans moral.*

Qement hini a gauje brao
Nen deint qet mignon atao
Dar re ma tisquel ho c'halon:
Dindan ar mel e man'r poezon.

### FABL 56.

*Al Leõn hac al Louarn.*

Eul leõn clàn o langissa,
An oll loenet d'en bisita

Nemet al louarn ne c'boante qet
E nep fesson mont d'e voelet.
Al leõn a gas enr messajer
Ha scrivet dezân eul lizer
Dre pehini e c'honlenne
Brassa plijadur a raje
Ma qemerje ar gomplezanç
Da allond guelet e bresanç;
Agreaploc'h voa lonarn qez
Evit ar re-all assambles.
Davantach c'hoas a lavare :
Qemer aon raan ne gleje,
Rac dre'n oll amzer tremenet
E voaint ordinal mignonet.
Abalamour da gement-mân
E c'hoante canzeal ontân.
En tuont d'ar pez a lare
E voa clân bras var e voele;
Hac en dije c'hoant da noazout
( Ar pez ne c'hoante morce tout ),
Evit qement-ze ne aille qet,
Dre ar fesson ma voa dalc'het.
Al lonarn en deveus scrivet
E tezire yec'het parfet
D'al leõn; abalamour da ze
An oll doneo a bede,
O chom cousgonde ep monet
En fesson ebet d'e voelet;
Rac evellen a lavaras :
Effrayet bon gant an oll raz
Pere a voa ed da quelet
Na n'en deus nicun distroët.

E credan e maint deus a vern
O sellet en dro da caveru,
Ha dre-ze e meus lavaret
Cals a loenet so antreet.

*Sans moral.*

Leqet eves ne zouget qet
A fe da gement a glefet.
Ma na lecqet qet a evez
E vefet tromplet alies.
Ha gra da reflextiono
Var ar gaudu hac ar c'homzo;
Var oberio certenamant
Diasseet bo jujamant.

---

## FABL 57.

### *An Azen clàn.*

An azen clàn var e voele,
E voa ar brud dre ar c'hontre
En em gave fall bras ha clàn,
E voa ar maro tost dezàn.
Neuse ar chas hac ar bleizy
A deu d'en bizita d'e dy,
Hac a c'houlennet deus ar mab
Penaus en em gave e dad.
An azen bian pa glevas
Ho c'histion, a ziznas,
Ma respont ane en tenor,
Ha deus ar faout a voa en or :

Guelloc'h e màn, certenamant,
Evit n'oc'h eus-u santimant.

*Sans moral.*

Meur a hini a seblantfe
Cavet cunz eus marv egile
Ha cousgoude e vent contant
E varfe prest incontinant.

## FABL 53.

### *Ar Bouc'h bian hac ar Bley.*

Eur bonc'h dre'r prenest a zelle;
Ar bley o tremen a voele,
Hac e commanças a dro vad
Eus anezàn da ober goàp,
M'en em gave æz ha contant
D'en injuria excelant.
Ep en em dronbla tam ar bley
Da sellet ontàn o tistreï :
N'en dê qet te, certenamant
Evidout da vea mechant.
Ne qet da gomso ma disc'hraç,
Mæs an assuranç eus da blaç.

*Sans moral.*

Ennes a so eun exempl crèn
A-neubeut generosite,
Evel a ra ar boeltronet
Ha meur a hini a verç'het.

Nemet injur hac insulto
Ne glefac'h qen eus ho geno :
Pa vent placet en assuranç
Int effrontet d'en em avanç,
Mæs pa vent var an disolo
E ve chanchamant a gomso.

---

FABL 59.

*Al Leön hac an Den.*

Ena vech an den hac al leön,
Pa voaint o vale dre'r c'hanton,
Peph-ini 'ne gant e gomso
A veule cals e vertuio.
Pa voaint evel-ze o tremen
En ho c'hichen pilliero mein
En p'hini voa eun den gravet
Eul leön gantàn entouffet.
An den pa voelas ar gravur
A lare d'al leön a dra zur :
Aze e voeles ar fesson
E man an den dreist al leön
En ners, ha pnissant meurhet
Dreist al leon hac an oll loenet.
Al leön en deos respontet :
Ma en divije al leönet
Taillerien mein ha graverien
Evel ma en deveus an den,

Muin a dad a pije guelet
Gant al leŏn bet entouffet.

*Sans moral.*

An den fur hac ive prudant
Ne gred netra certenamant
A nez heza sclerijennet;
Rac eals so a charlatanet,
Ha pep-hini demeus anê
A ehaç ordinal d'e goste.

---

## FABL 60.

### *An Den hac ar C'hoanen.*

Eur veach e voa enr c'hoanen
Hac a voa o pieqat an den.
Pa dap anei e c'houlenne
Petra am picq-mèn evel za?
Y neuse e deus respontet
An natur en devoa e gred
Dens ar galite e devoa;
Evel-ze e rencqe beva:
Dre ze aneăn a bede
Da lezel anei en hue:
Evit qelo ar pez a noaz
Na re qet dezăn cals a el'haz.
An den, oc'h eber eur min c'hoarz,
A lavaras an tan yol farz:
Dre betra re zot resonio
Vez ampechet eus ar maro?

5

Abalamnur ne c'heus-te qet
Galloud da veza ma blesset,
Ne gleyez na cals na neubeut,
Breman e c'hi dindan ar meud.

*Sans moral.*

N'en dê qet red certenamant
Caout true eus an dud vechant;
Dre n'ho deo qet gred cals a noaz,
Evel ma c'halfont e raint voaz.

---

## FABL 61.

### *Ar Verienen hac ar Zardonen.*

Pa voa ar goanvàn o commanç
Ar verienen a chaz d'e granj
Ar guinis a voa dastumet
En pad an ànvez tremenet.
Ar zardonen a gommanças,
Pa voele, da vlam ar venach,
Hac e tosteez neuse zouden
Da c'houl diganti eur c'hrennen.
Ar verienen a lar : "perac,
N'en em lacqez da labourat
Dre ma exempl, en pad an ànv,
D'en em brepari d'ar goanvàn ?
Eben a respontas : en anv
Ec'h e e c'hamzer da gauàn.
Ar verienen oc'h ober goap
A lavaras dei a dro vad :

Pa e guir e rez evel-ze
En pad an ànv an didalve,
Ha ne rez nep sort labour-all
Nemet o canàn ha bragal,
Bremàn dre voir droet, pa out scaon,
E cleez mervel gant an naon.

*Sans moral.*

Entre ma zomp crèn bac en oad
E c'heo gleet demp labourat,
Rac pa vo uzet hor c'horfo
E vezo fin d'al labourio.

---

FABL 62.

*An Dànvad hac ar C'hornif.*

Vaa gein an dànvad àr c'horneil
A zifrette e ziou-asqel.
An dànvades a lar dezi :
Ma raez qement-all d'ar c'hy,
Dens ac'hane nen daës qet
Hep beza manific frottet.
Ar gornif a laras dezi :
O! mèn voar mad ens pion c'hoari.
D'ar re donç mèn a so fachus
Ha mignon d'ar re rigourus.

*Sans moral.*

An dud so douç ha paciant
O deus brezel gant ar mechant.
An innoçanç a so bepret
Gant traid an dud falla foulet.

## FABL 63.

### *Ar Voeen hac ar Benduen.*

En disput e voa ar voeen
Assambles gant ar henduen
Abalamour d'ho c'halite
Ho c'honstanç hae ho fermete.
Mimprisa a re ar voeen
Hac injuria'r benduen
Dre ma voa, emei, ineonstant,
Gant an oll avel variant.
Ar benduen sur a dave
O c'hortos eur pennat gonde,
Ha deus ma teuje ar c'hoari
E c'halje dont d'en em venji.
Arruout ata a eure
Ahars eur pennat goude-ze
Avel rust hae a estonas
Ar forest oll gant an oraeh.
Ar benduen a oheisse
D'an avel vras-ze, pa scoe;
Duman a deuont a hep coste
Deus an eil tu hac egile.
Gant enn ourgouil vras ar voeen
Da resista a selc'h e fenn.
O chom ep plega en e stad
Ma voe tennet memens e zroad.

*Sans moral.*

Furroc'h ha prudant en ar re
A dan gant crenvoc'h evite,

Ha rei plaç ive da dremen
Dar re so ourgouil en ho fenn.
Gant an amzer e c'harno
En deo plaç ive ho comso;
Rac n'eus den qen huël zavet
Gant amzer e vo discaret.

---

## FABL 64.

### *Ar Mul hac ar Bley.*

Eul mul n tremen dreist eur bern
Hac a voa deus a zres ha spern,
Ma c'hez eun tam piq en e droad
Ne rê qet dezàn èals a vad.
O voelet ar bley o tonnet :-
Ma mignon, en dens lavaret,
E c'hàn da veza dide prey,
Pe d'ar vultur, pe d'ar brini.
Mæs qentoc'h evit ar maro
Gra eur plijadur evidòn
Ha qemer ar volonte vad
Da denna'r spern so em zroad,
Hac e c'hallin douçoc'h a ze
Dont da finissa ma bue.
Ar bley en em laca contant,
A aplicq varnan becg e aant
Hac a dren oc'h ober eur chas
E teu gantàn manific bras.
Ar mul neuse ançoneet
Ar poanio braa en devoa bed,

Gant e droad ouarnet dens-tu
E roas dean enn tol ru,
A dorras e dal hac e zent;
Nease e partias qen qent.
Ar paour 'qez bley en em gleme;
Dezañ e-unan e lare:
O! justamant e c'handuran:
Qiger e voan bete vreman,
Hac en deveus c'hoanteed va min
En em fourra da veudeucin.

*Sans moral.*

Neb a chanch a gondition
Da enn all, eb cavet reson,
A deu d'en em lacât dies
Hac a servich d'ar goaperes.

---

## FABL 65.

### *Al Louarn hac ar C'hog.*

Eul lonarn bep eonzantamant
A laze yer eur paysant;
Ma clsecq ar paysant fesson
Evit gallond tenna rezon.
E lassou en devoa stignet:
Al louarn a voe qemeret.
Na voa present nemet ar c'hog
P'en devoa gred e gammet zod.
Al louarn ontàn a c'houlle
Ober an eil pe egile

Eur gontel da droc'ha'r c'herden
Pe ne larje qet d'ar perc'hen,
Evit gant e zent dre amzer
Gallond ho zroc'ha en antier.
Ar c'hog dezàu a bromette
Qen couls an eil bac egile.
Ne voa netra en e galon
A neubeutoc'h intantion.
Da gonta d'e vest eo redet
E voa al louarn qemeret.
Ar paysant a gemeras
Neuse eun ors gant eun hast vras,
Ma voa ennàn cals a furi
O tout da gaout e imini.
Al louarn p'en deus-au guelet
Deus a ziabell o touet :
O ! mèn so malevrus ha zod
Credi eu divije ar c'hog
Din a nep sort fidelite
Goude laza cals e vroage.

*Sans moral.*

Ne gleer qet lacât fianç
Da gaout sicour nac assistanç
Digant ar re hor be blesset
Na cruellamant offancet :
Pa voelfont ac'hanomp tapet
Sonch a deu d'e pa voaint goasceqet.

## FABL 66.

### *Al Louarn hac ar C'has.*

Al louarn voa o tiviza
Gant eur c'has, m'en em vant dezàn
Dens a cals a finesseo,
Enr bissac'hat tromplezono.
Ar c'has a lavar ne voye
Nemet eur seul suhtilite,
Mæs e c'houd a re qen patant
D'en em serviji excelant.
Gant cals familiarite
An eil o coms eus egile,
Souden avoalc'h gant enr spont vras
E clevjon teun drous, nombr a chas.
Neusé ar c'has a scrap buen
Evit pignat en eur voeen :
Al louarn pa voe goarnisset,
Gant ar chas a voe qemeret.

*Sans moral.*

Guel é vijou enn avis mad
Evit stendi eun avocat.
Eun den grossier ha paysant
A el tapout enn den savant.

## FABL 67.

### *Al Louarn hac ar Bley.*

Al louarn en enr punç coeet,
En danjer da veza beuet,

Gant ar piril en devoa nec'h,
Ma ped ar bley a voa d'an ec'h
Da deulel dezan eur gorden
Evit ma c'halje en em denn.
Ar bley diontàn a c'houlle :
Penans oude queet aze ?
Egile a respont dezan :
Ne ma qet an amzer bremàn
Da gonta did ar fessonio
Ma zeo bed aruet an dro.
Pa pezo ac'hanon tennet
Mèn gonto did tout var bo hed.

*Suns moral.*

Ar re a ve en pirillo,
O deve eôm zicourio,
Ne geront qet goulen onte
Comso inutil d'ar poent-ze ;
Sicour aneze prontamant ,
Lezel comso emporneant.

---

FABL 68.

*Ar C'hy hac an Ijen.*

Eur c'hy hac a voa gourveet
En craon an oc'hen da gousqet.
Dont a rê joaus an ijen
Da esse dibri ens e foen;
Ma scoë anezàn ar c'hy
Evit en empech da zibri.
Maleur, emé'n ijen , varnont
Dre an avi a so emont

Eus ma ampech da zibri foen
Ha te ne sebres brnznnen.

*Sans moral.*

Câls a dnd a so chagrinns,
Deus mad ho nessa avius:
Qement eo ho speret mechant
Ne ellont qet beza contant
Ha deze ne serviehfe qet
Dre ar reson ma zeint loenet.

---

## FABL 69.

*Ar Bley hac ar Chas.*

Eur bley var eur roc'h a zelle
Eus daou gy hac en em bile,
Pere voa o vessa dènvet,
O devoa ho ambandonet;
Leset ho dènvet en ho hent
D'en em difframa gant ho dent!
Nense e conceo esperanç
E c'halje gant pep assuranç,
E voa snr avoalc'h e affer
D'attacqi'n denvet ep danjer:
Ma teue zioul dindan e art
Hac e qemeras unan lard,
Ha qerqent en em sauveteed.
Ar chas a zistro da voelet,
Ma lesjont nense ho c'herel
Pa voeljont e venach cruel,

Hac e redjont var lere'h ar bley
Ha gant courach d'e attaqi.
P'ho devoa anezàn tapet
Voe gante neuse maltretet,
Ma en devoe avoalc'h a hoan
O clasq en em denn e-nnan.
Pa voa o retorn d'e ganton,
E rancontras e gompagnon.
Penaus, diontàn e c'houlle,
E c'heus-te credet oher-ze,
El lec'h ma voeles qen patant
Cals a gombatterien vaillant?
En em lezel da vont tromplet,
A respont ar bley, am eus gred
Gant ho disput particulier,
Pa ne aillent en em ober.

*Sans moral.*

Qement-màn a ro da gompren
E ve cals a amezeyen,
Brendenr, priejo alies
An eil gant egile dies.
Pa deni re-all en ho enep
Neuse ho gnelfont accordet;
E c'haint huan avoale'h neuse
An eil da zicour egile.
Ma n'oc'h ens fourret re hir ho peg
Qazi sur e veet tapet.

## FABL 70.

*An Egl hac ar Vran.*

Eun egl divar eur roc'h huêl
A implijas e ziou-asqel :
Neuse an er gantàn e faout
Hac en em bosas var eur maout.
Eur vran a voa pell diontàn,
O zonch ober ar memens tra,
A lammas var ar maout buan
Ma en em stagas eus e c'hloan.
Ar berjer a dap anezi
D'ar vugale evit c'hoari.

*Sans moral.*

Bea so hac o deve mall,
Pa voelont traou gred gant re-all,
Da zont da ober evelte
Hep beza eus ho c'halite.

## FABL 71.

*Al Louarn hac ar Bouc'h.*

Al lonarn, ar bouc'h disqennet
En eur punç p'ho devoa zec'het;
Mæs effet gante poez ho fenn
E sonjent penans en em denn.

Ar bouc'h jenat en em gave
Hac en dro deàn e selle.
Al louarn dezàn a laras :
Ma mignon qer, qemer courach :
Mèn so deut em ompinion
Da ober eun invantion,
Ha mar implijomp anezàn,
Ne vo qet red demp chom amàn,
Ne c'hens nemet zevel e sa
Da dreid arang er vur ar pa,
Hac er fesson-ze izellàd
Da ben eun tam da estomag,
Ha mèn nense d'en em zevel
Gnella allin var da gerniel,
Ha pa vin mèn éd evel-ze,
Goude mèn hò tenno ive.
Ar bonc'h tout a executas
Qement a lare pas-a-pas.
Pa voa al louarn deut emès,
Ne voa qan e speret dies,
E sonjas aur singlezon-all.
Commanç da ganàn ha dançzal;
Var vord ar punç e ra e fars
Ha lezel ar bouc'h qez ebars.
Laouen bras voa gant e abat,
Ancouneet a gamallat
Pioi en ep gis ne aille
Tenna venjanç var egile :
Ne aille nemet reprochi
Dezàn e oll ingratiri.
Al louarn a gommanç timad
Deus anaeàn da ober goap.

O! paour bouc'h, en deus lavaret,
Ma pije qement a speret
Hac a sqient da ober sonch
Hac a varo so eus da c'hronch,
Ne vijes james disqennet
Er punç-ze hep heza zoujet
Dre pez gis nac en pez moyen
E c'haljes gonde en em denn.

*Sans moral.*

Darn en em four en affero,
Re-all a gommanç labonrio
Araug m'ho deve comprenet
Penaus e vezo finisset
Na da betra en em denno,
Pe var vad pe fall e vezo.
Dre ze e qemeront ar c'his
Demens ar houc'h-ze diavis.

*Item.*

Dre'r louarn eo representet
E qeffet cals a vignonet
Hac a roi dec'h esperanço
Pa voint o c'houlen zicourio :
Evel m'ho deo tennet ho fenn
Ho lezfont en creis ar vouillen.

---

FABL 72.

*Ar C'has hac ar C'hog.*

Eur c'has a lamme gant furi
Da gaout eur c'hog d'en maltreti.

Ne voye petra da laret
Evit e repren hep sujet:
Nemet dre importunite
Oll dud an ty a zifune;
Gant e zotis vras o canân,
Ne aille den repos gantan.
Ar c'hog, o clasсq en em escus,
A respont dezan' trnezus:
Mèu a ra qement ze evit
Ma servijo dê en profit,
D'ho difani mintin c'houlo
Da vont abred d'ho labourio.
Qê, eme'r c'has, causeer coant,
Ze ne ampech n'en dout mechant.
Ar c'hog a c'hoante adarre
Clascq e excus da gement-ze.
Ar c'has ne c'hoante qet qemer,
A yez voas eus voas en coler.
Canjoly, mean, reomp re,
Mæs ne achapi qet fet dê.

*Sans moral.*

Pretexto voalc'h a ve cavet
Ha qistiono fessonet
Pa ve c'hoant da ober droug chanch
Ha combajo d'an innoçanç.
Caer en deve lavaret mad
Resonio bac a ve valahl,
Persuadi qement so red,
Gred e vo goap eus e glevet.

FABL 73.

*Al Louarn hac an Drez.*

Al louarn a voa en danjer;
Ne voye pe gis na manier
E cavje eur voyen facil
D'en em denn demeus ar piril.
Gant qement-ze en douren c'hoej
E cavas eur hars spern adrez.
Sêl, emezàn, en creis ar harz;
Hac en ober eul lamm ebarz.
O veza ferm en em dalc'het,
Malevrusamant voe picqet.
Maleurio da gueza varnout!
Mên, emezàn, voa deut da caout
Da glascq enn azil diganed:
Ra vezi atao milliget!
Ne rez qet dìn a c'hraço bras
O lacât ma foan gons eus voas.
Ar hars dezàn a responte:
Da-unan gant da finesse,
Evel ma tromples ar re-all,
E zout lammet varnon gant mall.

*Sans moral.*

Inntil eo gonleo zicour
Digant an dud fall ha treitour;
Ordinal noas a vo cavet,
Evit profit n'ha pezo qet.
Eur zotis memeus eo goolen
Digant ar sort-ze neb zouten.

## FABL 74.

### *An Den hac eun Idol.*

Eur veach eun den en devoa
Enn idol coat, doue dezàn,
Pini voa gantàn en e dy,
Essoc'h a ze da serviji.
Sulvouin en pede d'e zicour
Goassoc'h a ze e tene paour.
An den acuiset er fin a faeh
Ma qemeras gantàn an ach :
Neuse en em gavas soezet,
Agreablamant estonet,
Ma coe diontàn pezio aour.
O! emezàn, ne vin qen paour.
Prest avoalc'h en ho dastumas;
D'e idol neuse e laras :
Onspen da valis ont perfid :
Entre ma ren'enorio did,
Da bedi, renta did gasso,
Ne rajes netra evidòn;
Ha hreman pa mens da bilet
E c'heus en bras ma sicouret.

### *Sans moral.*

An idol-màn a represant
An drompleriou, an dud vechant.
Ne gaffer jamas er c'hontra
A nep sort profit dionta
P'e ho dao het affer dies
Ha mancqet d'e ho zromplerea :

Dre ze mar be profit ebet,
Dre flaud e vo acquizitet.

---

## FABL 75.

### *Ar Pesqetaër.*

Eun pesqetaër a gemeras
E fleut, e roed, ma partias.
En tal ar mor en em rentet,
Var eur pes donar azeet,
Araug commanç e nep feson,
E commanç gant e fleut da zôn;
E c'himajin credi parfet
E tapje muin eus a besqet.
P'en deus gnelet ze innutil,
E tol e roed er mor subtil.
Eun nombr bras en devoa tapet
Pa chassas gantân e filet.
Pa denne 'nê eus e roedjou
Ne cessent oc'h ober lammou.
Craouadurien zod, emezàn,
Pa voan en imor da ganàn
Ne voac'h qet contant da zançzal;
Bremàn ne red nemet tripal.

*Sans moral.*

Ar fablen a zisquel anât
Qement a so o deus gras vad,
Gred en ho amzer ha sezon,
N'en deus netra tout direson.

Mar bent diblasset, er c'hontrel,
Demeus ho etat naturel,
E vefont oll dister ha fall,
Pa vefont pauzet en tu-all.
Enn amzer a so da zançzal,
Rejouissa, canna, farçzal;
Eun all a so da birvoudi,
Gant an anqen huanadi.

## FABL 76.

### *Ar C'has hac ar Razet.*

Eun c'haa cozêt bac êd da fall,
Impnissant da chasseal.
Al logot tont hac ar razet,
Oc'h anveout e voa falleed,
Ne baouezent d'en insulti;
M'en em glemet bemde en ty,
Hac en hac o sonjal neuse,
En em sicour dre finesse;
Ma en em goachas eun neubent
El lec'h ma tastumet ar bleud;
Ma tapas logot ha razet
Qement voa en em bresantet.

### *Sans moral.*

Ar sans fablen, allegorî,
A zisque scler da bep-hini
E cleer an eil goech divoal
Eus dorn an dud vechant ha fall.

## FABL 77.

### *Al Labourer hac ar Cigogn.*

Eul labourer an e baroo
En devoa stignet e lasso
Evit ma tapie lapoucet
O devoa e hare diframmet.
Ar gru hac an ouidi sauvach
A rê dean cals a zomach.
Pa arruas ar gistion
E tapas ive ar cigogn.
Evel m'en em santas tapet,
E zreit ens al laçou staget,
Al labourer a bed ractal
Lezel anei da zortial;
Ne voa nac ar gru nac ouat,
Mæs ar cigogn a c'hano mad;
An douça hac an dehonar
Eus oll lapoucet ar c'hartier,
Accustumet a ziageat
Da serviji mad e c'herent,
Hep james ho ambandoni
Entré ma pada ho c'hosni.
Al labourer, eus e c'hlevet,
A voe qaziamant touchet;
Mæs ar c'hontrel e commenças
Da oher neuse enr min c'hoars.
Mèn voar an traou-ae, emezan,
Hac ac'hanout a anvean;

Mæs bremàn pa zout qemeret
Assambles gant al lapoucet,
E zeo red e varfes ive
D'ar memeus maro evel-t-e.

*Sans moral.*

Ar gompagnunes a beuilfet
Ganti ive e partachet.
Leret dlu pion a frecantet,
Mèn laro dec'h piou e veet.

---

## FABL 78.

### *Ar Berjer hac ar Bley.*

Eun berjer bian er blazen
Gant e zènvet en eun dossen,
Eu devoa gred goap avoijo
Eus ar verjerien-âll var dro,
O crial :Croït zicour din
Rac emedi amàn ar bley!
Mæs pa voa sur en guirione,
Caer goulen ziconr en devoe :
Tout o deveus-an bet lezet
Hac e c'baille crial ëzet.

*Sans moral.*

Ne brofit qet eals ar gaouiat;
Rac pa en deo lavaret mad
Ar voiriona pur displiqet,
Gant den ebet ne vo credet:

Dre ze eo ennes eur viç fall
Pa vezo eöm an dnd-all.

## FABL 79.

*Ar Verienen hac ar Goulm.*

Gant ar zec'het eur verienen
Da gaout eur feuotenn e tisqen;
Ha pa c'hoantez mont da effa,
Dre valeur enni o quea.
Eur goulm voa present o velet,
Enno er voeen o zellet
Pehini voa a uûs an donr;
Hac hi, o sonjal e ziconr
Demeus an danjer-ze presset :
Ma torras enr branecq gant e beg;
Lacqât anezân da gnea
Justamant en andret ma voa,
Hac evel ze deus an danjer
En em denn brao bras a affer.
Eur finot a lapoucetaer,
Gant e ardo evel al laer,
A stign e laç a re e goulm
En rezon da dapout ar goulm.
Ar verienen, p'e deus guelet,
So enoân manific croget.
Al lapoucetaer a zistro
Da zellet, ha lêz e laço.
Ar pichon neuse, effrayet
Gant an drouz, a so partiet

Buan avoalc'h eur an daujer,
Hac a lezas al lapoucer.

*Sans moral.*

Qement-màn a zisquel er fat
Al loeu memeus ne qet ingrat :
Evel-ze eur mad recevet
Ne ve cazi james collet,
Pe ùin recevo en douar,
Pe autramant ebars er gloar.

## FABL 80.

### *Ar Geillenen.*

Eun geillenen en e frofit
A gue er poutonarniat qig.
Ar fumezon e c'hentouffe,
Ha dei e-unan e lare :
Qement m'eus debret hac efet
Hac er pod-màn en em blonjet
Ma reucqan mervel rassazi,
Saoul a botach mar deus bini.

*Sans moral.*

Ar geillenen a zinifi
Gant volupte meur a hini,
Dre ho dihri hac effajo,
A deu da bressi ho deyo,
Hac e finissont ho bue,
Assambles gant ho c'harante.

## FABL 81.

### *An Doue Mercur hac ar C'halve.*

EUR c'halveer o troc'ha coat
Var vord eur rinvier voa e droad
Consacret d'an doue Mercur,
Ma e'harruas dre avantur
E voue'hel eus e zorn strinqet
Da fons an dour e voa laneet.
Pa ne aille ober qen sort
E c'haze neuse var ar bord
Gant anqen da huanadi,
Deus e goll d'en em gonzoli.
Mercur gant truez a c'houlle,
Petra voa eaus m'en em gleme.
Evel m'en deus anaveet,
D'ar c'halve en deus disqnelat,
Savet gantàn demeus an donr,
Eur vouc'hel gred a vetal aour,
Ha dionian e c'houlenne :
Ar voue'hel-màn a so dide?
Ar c'halve en deus respontet :
Allas! emezàn, n'en dé qet.
Mercur arre en enn istant
A zisqnel eun all a arc'hant
Hae adarre e c'houlenne :
Nae hommàn n'en dé qet ive?
Ar c'halve a lar : qen neubeut;
N'e c'hanval na cals na neubeut.

Mercur a zisqueas timad
Unan onarn troadet en coat.
Ar c'halve, p'en deus-bi guelet :
Honnes ê, en deus lavaret.
Mercur neuse en deus jujet
En deus libr ha just discleriet
Ne voa qet a speret coutrel,
Ma ro dezàn an teir bouc'hel.
Ar c'halve a deuas joaüs
Deus a eur fortun qen evrus,
Ma c'ha da gaout e gonsortet
Ha tout deze eu deus contet.
Unan deus anê, pa glevas,
Ar fantazi a gemeras
Mar boa possuhl approu ivê
Caout eun avantur evel-ze.
Mont a eure ta evit ze
Da gichen ar rinvier ivê.
A volonte vad e taolas
E vouc'hel diontàu pell bras.
Er hord e ten da azea
Oc'h ober zeblant da voela.
Mercor a deu en eun istaut
Gant eur vouc'hel aour lugernant,
Oc'h anaout an hypocrizi
Eus ar gallant gaut e c'hoari.
Digantàn neuse e c'houlle :
Hommàn e c'heo da hini-de?
An impostor a respontas :
Honnes e sur manific bras.
An doue da denna venjanç
Eus e c'hevier hac imprudanç.

Ne roas nac an hini aour
Nac an hini tanlet en dour.

*Sans moral.*

N'eus fors petra a arruo,
Pe var vad pe fall e vezo,
Gueno an den honest bepret
Deus ar voirione vo carget:
E goms ferm, eon tammic volant,
O tenna var an arrogant.
Pa arru eun dra a heoep
E rayo qent eul le-douet
Evit ne rayo juntreres
A zorn' nac a ben plegeres.
Dre ar signo-ze, mar qeret,
An oll dud francq a anvefet.
Mæs ar c'hontrel, an impocrit
A gause brao ha manific:
Qent ma tenint e mes e c'heno,
E royo dê qement a dro
Ma ho lavaro qen subtil,
Memeus da entent difficil.
Aon en devo en e galon
Ne gemerfac'h tentation.
Ne ouzoc'h qet en ep fesson
Petra en deus en e galon.
Fiet en den-ze, ma c'hredet,
P'ho po c'hoant da veza tromplet:
Ennès so capabl, ma c'halfe,
Da drompla an otro Doue.

## FABL 82.

*Ar Bugel hac e Vam.*

Eun bugel deus a eur scolach
Leor e gamaillat a laeras,
D'e vam e cassas anezan :
En qemer joaus digantàn,
Hep ma laras deàn netra,
Na scandalat, na chatio.
Abars eur pennat goude-ze,
E laeras eur vantel arre,
Ha d'e vam e bea casset
Voe agreaploc'h d'he zouet.
Cepaoant arruout eure,
Pa ne voa den en gourdrouze,
Ar viç milliget a grescqas
Dre ma teu en oad voas-eus-voas.
Er fin o voot qeit gant e c'his,
E coe entre dorn ar justiç.
E broces a voe deàn gred,
E zeposition clevet,
Hac abars ma voa fin d'an dro
E voe condaonet d'ar maro.
Pa voa o vont d'ar supplisso
E voel e vam gant e c'hlemo
O tont d'e heuil, hac e pede
Offisser ar justiç oeuse
D'e lezel, en devna desir
Laret d'e vam daou pe dri gir.

Evel pa en dije c'hoanteed
Laret dei enn dra en secret,
E c'heno d'e scouarn applica,
Gant e zent e teu d'e zroc'ha.
E vam gant ar boan a zante
A rn mallos hac a grie.
Ar re pere voa ens e gas,
O voelet, en hlamme en bras;
Non pas evit e laeronci,
Abalamour ma voa den cri
Dre eur. grneldet qen infam
Gred gantán en andret e vam.
Autrone, ne ved qet zoezet,
En deveus nense lavaret,
Da vea e scouarn troc'het
D'an hini am leqeez er bed,
Rac bi eo a so caus ive
Ma lemer ac'hanon hirie.
Ma vije bet dent d'am pilat
Pa laeren leor ma c'hamallat,
Aon am bija bed qemeret
Na netra qen n'em boa laeret;
Ne voan qet breman o vervel
Er fesson mezus ha crnel.

---

FABL 83.

*An Den gant e ziou Vroeg.*

Enn den ne voa coz na yaouancq,
A eun oad resonablamant,

E vleo commancet da c'hriza
Ha pourveet mad a heh tra;
Pa voa evel-ze dihreder,
En sezon an neve amzer,
Dizourci avoale'h a speret,
Hac en sonjeal gemer dion vroeg,
Unan goz hac nnan yaonaneq,
En atretena excelant.
Ar plac'h yaouaneq en cherisse:
E vleo goen deàn a denne;
Ne vanne hini tont deus tu,
Ma vije anval onti du.
An hini goz a ra contrel;
Cousgonde ne rê qet eala guel.
Pa aille cavet lec'h e zu
A denne dezàn e re du,
O veza zonjet en e fenn
E vije prest evelti guea.
O tere'hel da gontinui,
Eun toullat a den pep-hini:
En noas a henn ha moal rentet
Gant an dud-all e voe goapeed.

*Sans moral.*

En rouantelozo'n Azi
E telc'her ar poligami,
Da laret an deus ar voerzet
Ar pez a gerout a verc'hat.
Esop dre a fahl a zisque
Ne voa qet ze d'e volonte.

6*

### FABL 84.

*Al Labourer hac e Vugale.*

EUL labourer voa er c'hontre
En devoa cals a vugale
Pere en em gave dies
Oc'h accordi tout assambles.
Ne rent qet cals deus a etat
D'ar pez a lare d'ê ho zad.
Eun de e voa ebars en ty,
Gante oll ne vancqe bini,
An den mad en deus commandet
Ma vije dezàn digasset
Eur fagodennat goalinier
En devoa gante da ober.
Neuse en em adressi d'ê,
Er fesson-màn a commaode :
Voa red terri ar goalinier,
Ar fagoden tout en antier.
Dre ho oll ners ar vugale
A eszez ho zerri neuse;
Mæs ze ne voa qet re facil,
Rac ho foan a voe inutil.
Neuse en devens lavaret :
Ar fagoden diserreet;
Qemeret pep a dam bian
Hac ho zorret hep eavet poan.
Ar pez neuse o veza gred
N'ho devoe qazi posu ebet.

Silanę deze a imposas :
Ma bugale ger, a laras,
Entre ma veet avel-ze
Deus a eur memeus bolonte,
Ne elfet qet bea venjet
James gant bo c'hinimiet;
Mæs mar delc'her inimitie
An eil eu qever egile,
Nep piou bennac en devo c'hoant
D'ho coll, a rai facilamaot.

*Sans moral.*

Pa rene an desunion,
Au dud coz demeus ar c'hanton
Da represanti qement-ze
A gasse goalinier gante.
Eur roue demeus ar Scyri
A eure eur memeus c'hoari
Pa voa en articl ar maro,
E oll vugale var e dro.

## FABL 85.

*Ar Vageres hac ar Bley.*

Eua vageres a venace
E bugel piui a grie :
Ma ua geres tevel, emei,
Mèn rolo da zibri d'ar bley.
A boan e devoa prononcet,
Ar bley en devoa ententet;
E zonjeal e tapje eun dra,
Da gicbeo an ty e tosta;

Mæs er fin a voe contraignet
Da vout d'ar c'hoat ep tam ebet.
Ar hugel ne ehom qet difun
Hac e rencqas mont quit var yun.
Ar vleyez, p'e deus-an guelet
Qen golo e goff retornet,
Dioutâu neuse e c'houlle :
Petra a so deut ganez-te?
Ar bley trist en deus respontet :
Allas! nèn deus netra tapet.
Ar vageres a hromete
Reï din e huguel, mar goelje;
Ne deus roët nemet comso,
Hac e deus tromplet ac'hanôn.

*Sans.*

Esop en deus c'hoant da laret
Ne fiet qet re en merc'het,
Rac ho fenn a so variant
Ha sujet bras d'ar chauchamant.
Laret a ra meur a zoctor
E sujont d'al loar pe d'ar mor,
Mæs ar c'hredapla ve al loar
Da gas ho fenn el lec'h ma ear.

---

## FABL 86.

*An Tortu hac an Egl.*

An tortu seouis hac anaouet
Evel-ze o ruza ar bed ,

Mor ha mene a bromette
D'an bini e dongja en ènv.
An egl e zeo bac a e'boulle
Beza reoompancet goude.
O voelet ne voa peadra
En fesson ebet d'en pea,
Qeit e c'hriff enni a fonrras
Hae ar misarabl a varvas.
Evel-ze e chom e bua
En qichen an astrou en ènv,
Pere e devoa zouetet
Gant qen bras dezir da voelet.

*Sans moral.*

Ambition vras an tortu
A zisque demp dre e'bnndu
Ne gleomp qet en ep fesson
Tremen eals hor e'hondition,
Pe omp resolvet da guea
Ha caout eul lamm ar meznssa.

---

FABL 87.

*An Ecreviç hac e Merc'h.*

An ecreviç, pa gommanças
Da vlam e merc'h, a lavaras :
Abalamour ma recule
Ne blije qet dei qement-ze;
Nen don qet contant ens da c'hia
O vont evel-ze var da gis.

Ar vere'h e deveus respoutet :
Ma mam, an ent din disquet.
Reit exempl, c veet henillet.

*Sans moral.*

N'en deus netra qen eloqant
Hac eun exempl scler ha patant.

---

FABL 88.

***An Azen gwisqet croc'hen al Lëon.***

Eun azen a voa egaret,
Dre eur forest vras u redec,
Eur c'hroc'hen leön a gavas
Ha gant ennes en em voisqas.
An oll loenet-all sponronnet
A gommanç redec allarmet :
Ma clascqe aneàn e vest
A beb coste dre ar forest.
P'er guelas, e voe zoezet,
Dre ar fesson-ze dic'hiset.
Mæs estonetoc'h a voe c'hoas :
An azen d'e gaout a deuas
Gant blenjadenno direzon
O clascq yudal evel al leön.
E ziou scouarn dizolo chomet,
E vest gante a so lammet,
En eur lavaret evellen :
Ma c'hamallat eoant an azen,
Trompl ez re-ally ar blazen;

Mèn anve facil da c'hoari,
Na oufes qet ma zrubulli.

*Sans moral.*

Ne gemer qet eur galita
Ma na pe 'nei en guirione :
N'en em vant qet bea zavant
Mar dont eun azen ignorant,
Na beza nobl ha pinvidic
Mar dout eur paour qez reuzeudic;
Rac pa voefer ar voirione,
E vi goapeet dre ar c'hontre.

---

## FABL 89.

### *Ar Glesqer hac al Louarn.*

Eun glesqer deus a eun arbrat
O sortial, a yez er c'hoat
Da gaout an oll loenet sanvach;
Dèse neuse e lavaraa :
Penaus e voa aavant ha fin,
Memeus eun doctor mendeucin;
Na Galien nac Hipocrat
Ne voient sur an tan yolvat
Netra en tu-all na voye,
Nac eöm avis digante.
Al loenet hrutal a gredas,
Nemet al louarn a läras,
Oe'h ober goap en eur farçal
Deus e vantezon disleal :

Istim a raïomp nin ennes
Savant er vendeucineres ?

*Sans moral.*

En em vanti deus a enn dra
Ha ne ouzer qet anezàn
So eun dra dign a voaperes
D'an oll dud evit fareeres.

---

FABL 90.

*An daou Gy.*

Bea e voa gueeh-all eur c'hy
Qen accustumet da gregi
En qement den a dremene,
Ma reneqas e berc'hen neuse
Staga eur vas en e gerc'hen
Da zisquel d'é en em diffen.
Ar c'hy droug a imaginas
E voa ennes enn benor bras,
Enr mercq dens a anondeges,
En recompanç d'e vadeles,
Ha dre eur vanite eston
E vimprize e gompagnon.
Ar chas-all, p'bo deus-àn clevet,
Unan fur bras hac anondec,
Dre e experianç hen oad
En toes ar re-all venerab,
Da isellâd e ourgonil vras :
Ma migoon qer, a lavaras,

Zod out mar credes ar vas-ze
A raffe enorio dide :
Qemer qentoc'h e zinifi
Eur mercq demeus a infami.

*Sans moral.*

Meur a hini a ra pompad
A draou dre natur so blamabl,
Hac e ve eser ha glorius
Traou dre reson a so mezus.

## FABL 91.

### *Ar C'hanval.*

Eur chamean, fachet a fesson
Eus e stad ha condition,
A gomanç ober e glemmo
Abalamour ar c'horneo.
O devoa qerniel var ho fenn,
Armo evit en em diffen :
En n'en devoa netra ebet
Da erzel e inimiet.
Jupiter a bede neuse
Da reï qerniel dean ive,
Mæs commanç a ra da hoarzin,
Pa gleo eur beden qen indign,
Ha goude bea en goapêd,
E ziou sconarn en deus berrêd.

*Sans moral.*

Peb-hini en em gontantet
Deus e galita var ar bed :

Meur a bini, o clasq brassoc'h,
A so queet gant bianoc'h.

## FABL 92.

*An daou Vignon hac an Ours.*

Daou zen a voa mignonet bras
Eun ours en ent a rancontras :
O vont evel-ze assambles
Ne zonjent en netra dies.
Unan a bign en eur voeen
Evit deus danjer en em denn,
Hac egile en em daulas
Var an douar, gant eun hast vras :
Ne voele qet esperanç vad
Da alloud en em zauvetâd.
An ours ractal, en eun istant,
A aru tost incontinant
Hac a c'hoeza partout en dro,
Qen couls e fri hac e c'heno.
En da ampech a lecqe poan
Da dremen ep tenna allan,
Hac ep nep zort finvadenno
An ours a zonch e voa maro ;
Rac laret a rer ne zeb qet
James demeus a charoignet.
Ma c'hez quit ac'hane buan,
Hep ober an disterra poan.
Goude ma voa bed disqennet,
An hini voa er voeeu pignet,

O claseq farsal e gompagnon,
A c'houlenne en pe fesson
Na petra an ours a lare
D'e scouarn, pa guzuillicqe.
P'en deus an ours ma c'honseillet,
Evellen en dens lavaret :
En ent n'en dy biqen james
Gant eur mignon evel ennez.

*Sans moral.*

Ar fe, an adversiteo,
An danjer hac ar pirillo
A zisqueo hep mancq ebet
Pere eo ar gnir vignonet.

---

## FABL 93.

*An daou Bod.*

Daou bod ( ouarn unan ané
Deus a bry e voa egile ),
Var vord eur rinvier voaint lezet
Ha gant an donr e voaint ronlet.
Ar pod pry en devoa morc'het
Hac aon bras ne vije torret.
Ne gemer aon rac qement-ze,
A laras dezan egile,
Rac certen mèn a ampecho
Ens an dra-ze na c'hoarveo.
Ar pod pry en dens respontet :
Qement-za so mad lavaret,

Mæs mar deuan d'eu em stocqa
Ouzit-te ha d'en am vrinsa,
Pe autramant caout re a gour
Dre ar fors ners demeus an dour!
An dra-ze n'ell qet hoarvecout?
Coll a rin o stocqa ennout;
Zede ar reson vad evit
Eu em zepari diouzit.

*Sans moral.*

Guelloc'h eals e vo é vefet
Antreteni ho couzortet
Vit frecanti puissantoc'h
Hac a ve eals pinvidicoc'h.
Deus ar puissant vo domach
Ha deau na alli qet noaz.

---

## FABL 94.

### *Ar C'hole hac ar Bouc'h.*

Eun taro a voa poursivet
Gant eul leon, ma voa o redec
O clasqu eur plaç d'en em goachea:
Eur c'havern cavet en devoa.
Dirazàn ar houc'h a deuas
Ha manific en recevas,
En eur fesson cri ha cruël,
A dolio bras gant e gerniel.
Ar c'hole dezàn a laras :
Deut qut, o voelet ma disc'hraç,

Da ober goassà elles din,
Pa glascqen en em répui;
Mæs ma c'hæ divar ma zro
An hini bourziou ac'hanoh,
Mèn a lacqafe da zautout
Em eus eun dra muin a c'halloud,
Rac eun differanç ners a so
Entre eur bouc'h hac eun taro.

*Sans moral.*

N'eus viç ebet muioc'h meaus
Evit redec d'eur malevrus:
Cousgoude eo commun er vro;
Rac mar que varnout maleurio,
An dud dister a vo guelet,
Dre ar bouc'h-ze represantet,
O tont da gresqi da boanio
Dre laugach faus hac obero:
Pa vo a enep ar re vras,
Ar re vian vo evel chas.

---

## FABL 95.

### *Ar Marmous hac e Vugale.*

Jupiter en deus desiret
M'en em assamblie al loenet
Evit gont pini deus anè
En devoa caëra bugale.
Al loenet tout en em gavas
En eur bazen, bian ha bras,

Hac an oll lapoucet ive,
Bras ha bian a bep coste,
En em dastumeut tout afour
D'eu em reuji eu bord au dour.
Au divea voa ar marmous.
Neuse e voe clevet euu drouz :
A ziabel, pa voe goelet,
Tout ar re-all so commancet
Farceres, goap a rent ive
Deus diadreu e vugale.
Ar marmous ne voa qet contant
Hac a gompreue autramaut.
Neuse e lavaras glorius :
Na vo qet c'hui e vo ar juj;
Jupiter vo a rai e c'hiz :
D'au bini garo vo ar priz;
Au bini jujo ar guella
Vo e vugale ar c'haera.
Evit berve ma zautimaut,
Eo ma bugale caër ba coant;
Ma cleont bea preferet
Da gement hini so er bed.
Jupiter, pa gleo qemeut màn,
A gommauças boarziu gantàn.

*Sans moral.*

Exempl ar garante dall-ze
D'ar marmous eus e vugale
A ziscq demp pegement iva
E qemeromp simplicite,
Ha pegement treo ar bed
A aparis demp dic'hizet

Pa deuomp da voelet ané
Gant daou-lagat an amitie.

## FABL 96.

*Ar Paun hac ar Gru.*

An paün gant ar gru a voa
En e zy ho daou o coania;
M'a mimprize en enr fesson
Hac en em vanti direson,
O tisque dezi e bluu coant,
Dre ma voaint brao hac excelant.
Mæs ar gru, pa voel qement-ze,
Drong-contant eus e vanite,
O teziront ober rabat
Dans e ourgouil aun tamie mad,
Evellen dezân a laras :
Ya, da blun a so caer bras,
Ne eller qet d'é ajouti
Netra a gaër na coantiri;
Mæs enr boan vras a pe gante
O clascq nijeal var, an tye,
Ha mèn gant ma re eu em four
Da doulla memeus ar c'houmoul.

*Sans morat.*

Dre'r fablen-màn eo disqueleі
E zeuz roët d'an oll loenet,
Da bep-hini tout e vertu,
E narz, e adres hac a du

Capabl, ma c'heller lavaret
E zeo an oll satisfiet
Gant qement a proportion
Ma contant hon ompinion;
Ha ze gant eur justiç qen bras
Ma zomp contant ens hor partaeh.

## FABL 97.

### *An Tigr hac al Louarn.*

Eur chasseer o vont dre ast,
En etat vad e arbalast:
An tigr a zeziras neuse
Ma c'haje'r re-all ac'hane;
E lavare caout e-unan
Fin d'ar brezel, hep re a boan.
Ar chasseer ne voa qet bêr
A lanca cals fleeho en êr.
Unan voe qen mad dirijet
An tigr en devens bet touchet;
En eur fesson en em stagas
Ebars er gouli e chomas.
Al louarn, p'en deus-an gnelet
Tenna ar flech ne aille qet
Deus ar gouli voa gred dezàn,
A c'houlen neuse diontàn:
Piou e zê bed an temerer
En deus da vlesset qen fier?
An tigr dezàn a responta:
Ne oun netra var gement-za:

Qen goas gouli e zeo, certen,
E comprenan e zeo an den.

*Sans moral.*

Cals dena a dud crèn ha vaillant
So ive sod ha forreant :
Dre an tigr-ze represantet,
Evel-se e zeint bourhoazet,
Hac an oll armo a dremen
Hac a armont oll nerz an den.

FABL 98.

*Ar C'holeo hàc al Leõn.*

Pevar c'hole en em assamblet,
Eun accord o deveus bet gred
Da chom an eil gant egile,
Disparti ebet ne vije;
Neb a raje da unan fall
A raje ive d'ar re-all.
Al leõn, aneze pa voelas,
Attaqi pevar ne gredas :
Petra bennae m'en devoa naon,
E renegas lezel e goff scaon.
Evit ze ne gretje james
Attaqi pevar assambles.
Ho dispartia a glascqe
Ha drè gomso caêr e c'hêure;
Neuse varneze e sailhas
Ha prest avoalc'h ho devoras.

*Sans moral.*

Ne oufet james ober guel
Evit accord mad ha formel :
An discord a laca facil
Ar puissanta inutil.

---

## FABL 99.

### *Ar Zab hac an Drez.*

An zab, a lerer, eur veach
A vimprise cals ar chaufach :
Eu em vanti a re zeder
Abalamour d'e c'huelder,
Ma lare e voa implijet
Er c'haera traou a voa er bed,
Da vatissa ar palezio
Ha da vuernia batimancho,
Mæs gant ar spern ha drez dister
Netra ne aillet da ober.
Unan anê, brusq bae eu oat,
A lavaras : otro ar zab,
Te eu em vaut eus da vado
Ha rejouis eus hou drougjo,
Ha te pegen miserabl out
Pa rer pejou eus ac'hanout,
Ha discaret gant ar vouc'hel :
Neuse e voeler ar c'hontrel.
Pegement a rofes neuse
Da vea eveldomp ive

Ha da vea qement eu graç
Da gaout eun assuranç qen bras.

*Sans moral.*

Bea so eun dra a zies
Ordinal gant pinvidiges,
Hac an antre en deus a vad
Gantan atao eun dra bennac :
An eil egile a voeler
Netra divorc'het a zanjer.
An tourio eus ar re vrassa
A so sujet bras da gnea :
Aliessa var meneio
E que genta ar c'hurunno.

---

## FABL 100.

*Ar Pesq bian hac ar Pesqetaër.*

Eun pesqic bian o voelet
Gant eur pesqeter voa tapet,
A bede anezàn neuse
D'en lacqàd en dour adarre;
Demeus a goff è vam ractal
E voa o paoues sortial;
O vea qen neubeut a dra
Dionton n'alje profita ;
A volonte teui er ret
Pa vije huelloc'h cresqet.
Ar pesqeter inexorabl
D'an oll gomso-ze deread :

Ma mignon, dezàn a laras,
Mèn n'en don qet a avis c'hoas
E ve deus ma dorn achapet
Eur prey hac a ve assuret,
N'en deus fors pegen bian ve
Na pegen nenheut a dalfe
Goud a oun bremàn petra so
Mæs ne oun qet petra'm bezo.

*Sans moral.*

Gnelloc'h eo ar pez a ve sur
Evit an treo diassur:
Guelloc'h eo ar presant bepret
Evit an treo da zonet.
Eur profit bian ell digas
Eur veeh bennac eur profit bras.

---

## FABL 101.

*An Den avaritius hac an Den avius.*

Jupiter voe importunnet
Gant daou zen voa estranch meurbet.
Unan ane vna avius,
Egile avaritius.
Ma cassas deze Apollon
Da exaussi ho orezon,
Hac e roïe d'ê pen-da-ben
Ar pez a garjent da c'houlen,
Gant condition consgonde
An hini n'ê a c'houlenje

D'egile e vije doublet
Ar pez en dije goulennet.
An avar pell a isitas;
Mæs a la fin e commanças,
Abalamour ne grede qet
Vije avoalc'h dezàn roet.
Meur a dra neuse a c'houllas,
Egile doubl a recevas;
Hac an avius devennat
Ma teniet dezàn eul lagat,
O c'hesperout dre gement ze
Laeàt teona daon egile.

*Sans moral.*

Cetu aze eur poltret mad
Dens a zaon viç insupoetabl
Aze comprenet assambles,
Rac bea e vent alies;
E varchont ho daou evel-ze
Compagnon an eil d'egile.
Dies eo caret ar voyen
Hep caout avi ens ho fere'hen.

---

## FABL 102.

*Ar Bugel hac ar Laër.*

Eun bugel a voele dourec
En qichen eur punç azeet.
Eul laer enno a arruas,
Diontàn'r sujet a c'houllas.

O! reson am eus, emezàn,
Rac certen avoalc'h a gollan
Ma fod a voa demeus a aour
A so qneet aze en dour :
Ar gorden a so bet torret
Hac e dapout ne allan qet.
Al laer, qement-se pa glevas,
E zillat buan a daulas :
Er pnnç ractal eo disqennet;
Partout ennàn en deus fouillet.
O voelet collet e amzer,
E teu d'an ec'h en eun toll ber.
Pa arruas, voe soezet :
Rob na bngel ne voa chomet,
Rac ganiàn, certen, e voa èd
Hac ar blazen gollo lezet.

*Sans moral.*

Lies a vech e tap e fall
Neb a gustum trompla re-all.

---

### FABL 103.

*Al Leon hac ar C'haor.*

Eur leon eur c'haor a voelas,
Var eur roc'h huel pa zellas,
O crignat ar spern hac an drea.
E laras dezi : ma carfea
Caout ar sqient evit disqen
Aman da beuri er blassen,

Da vroutta'n tyn, an alee glas,
O devens eals muyoc'h a vlas.
Mæs hi ne c'hoante qet ober
Evit beza e gomso caer.
Fall, emei, e intantion
Ha carget deus a dromplezon.

*Sans moral.*

Ar sans demens ar fabl a so
Da zivoal eus fals conseillo;
Evel m'e devoa resistet
Ar c'haor, e diou scouarn zerret
Eus ar c'homso laret dezi
Gant al leön e c'hinimi,
Ha eousgoude en apparanç
E voaint mad bras a gonseqanç.

---

FABL 104.

*Ar C'hornif.*

Eur c'hornif e devoa zec'het,
Eur podat dour e dens cavet.
N'aille qet tapout da effa,
An dour ennan re don e voa.
Esze a eure e derri,
Mæs galloud a vaneqe dezi.
En toez ar sablen e clasqas
Bily munut, ( bac e cavas ),
Gant e beg ebars da deulel,
Da lacqât an dour da zevel.

Dra gement-ze, o veza fur,
E e'heffe dour gant plijadur.

*Sans moral.*

Ar pez dre uers ne alli qet
Dre adrez vad e vezo gred,
Dre ar furnez hae ar brudanç
Ha conseillo mad da gommanç.

---

## FABL 125.

### *Al Labourer hac e Gole.*

Deul labourer voa eur c'hole
Hac e staga ne andure.
Evit ampech ne vroche qet
Eur finesse en deus sonjet;
Gant eun esqen dout d'ho zroe'ha,
Goudé qement-ze d'e staga.
Deus an arat e voe staget
Evit ampech ne ruje qet,
Ma e'hell e arat dizourei
Pa ne aille ar c'hole sqei.
Gant e dreit ne voeje qet
Hac e gerniel a voa troc'het;
Mæs en obstant, da gement-ze
Atao e re goassa aille,
Ma taule poultr adren da vad
Leis e c'heno ha daou-lagat.

*Sans moral.*

Bea so cals a dod dles,
Dificil bras da lacqat êz:
N'e qet facil treti gante,
En giz ebet douçzâd ane.

## FABL 106.

### *Ar Satyr hac ar Paysant.*

Eur paysant en devoa cavet
Er forest eur satyr yenet.
True ontàn a gemeras;
D'e dy gantàn en digassas
Hac en lacqât da azea
En qichen an tan da domma.
Pa voaint var an ent o vonet
Ar satyr en devoa goelet,
Ar paysant-ze, o c'hoeza
E zaouarn evit ho zomma.
Pa voa eus an doll, adarre
E voelas penaus e c'hoeze
En e zoub evit e yena.
Dooe d'am divoal, emezàn,
Deus an dud doubl! hac e zavas:
Neuse ractal e zortias.

*Sans moral.*

Dre ar satyr omp avizet
Deus on tol ne gemeromp qet

Eun deu a vo doubl a gomso
Ha deus au daou du a droc'ho;
Rac bea eo noazus ha fall
Couls d'e vignon ha da eun all;
M'en em accommod alies
D'hor zantimant dre flateres,
Ha qen couls d'hon inimiet,
Dre eur vechantiri parfet.

---

## FABL 107.

### *Ar C'hole hac ar Raz.*

Eun c'hole eur veeh a zantas
Voa croget en e droad eur raz,
Pini a yez incontinant
En toul da goac'h en istant.
Ar c'hole a gemeras foug,
A zao e gorn, a glascq partout;
Mæs inantil, rac me voa qet
Possuhl birfiqen e gavet.
Neuse e commanças ar raz
Da ohar goap, ma lavaras :
Arahet eo sonjal ve te,
Dre ma zont robust evel-aa
Deus eur bern qig fortifiet,
E vez en amzer da zonet
O vimpriza qement hini
Deus al loënet, ne van bini,
Pa eo bremàn eun tammic raz
E deveus da vlesset qeu goaz :

Evit qement-ze ne voeler
E deffe bed nep sort danjer.

*Sans moral.*

Honnès so eur gompareson
A ra demp guelet ar rezon
Demens en oll inimiet
N'en deus hini bian ebet.

## FABL 108.

*An Ouãdez hac e Mestr.*

Eun ouãdes voa a zeve
D'e mest enn oy a aour bemde;
Ha cousgoude e voe qen foll,
Evit mont pinvic en eun toll,
E laza en dens comprenet,
O sonjal voa e c'hoff carget
Deus ar metal-ze pricins.
Pa voelas e voa malevrus,
E chommas eno estonet,
Pa n'en devoa netra cavet.
En em ambandon d'ar regret
Ha da huanadi, tristêd,
Hac e rê neuse e glemmo,
O coll esperanç ha mado.

*Sans moral.*

An allegori-màn gleee
Da antent en daou sort manier.

O caout re a avaristet,
Hep moderation ebet
Pe beuil re bront ar volonte
Hep sellet petra deui goude,
Na ne anveomp qet anat
Ne vemp atao re diveat.

---

## FABL 109.

*Ar Marmonz hac e zaou Vugel.*

Ar marmonz, u eanut danu vian,
Dreist ordinal carie unan,
Ha biqen james ne aille
Soufr a galon vad egile.
Ar favorizet a' zanç mad
Merveillusamant ba lammat :
Ne voa bonffnuneri ebet
Ne vent gantàn manific gred.
Eun devez e voa ep e bar
Gant e antis, ma tor e c'har.
An tad neuse a arruas;
Entre a zinu-vrec'h en pacas,
Ha gant ar glac'har en devoa,
Qen start e serras varneàn
Dre ze ar marmonz malevrus
A varo evel-ze trnezus.

*Sans moral.*

Ar fablen-màn demp a zisque
Carante'n tad d'ar vugale

Exordinal carantezus
Alies a ve d'é noazus,
Ar c'hontrel, ar re a ve bed
Cruël avoalc'h gante tretet,
Guelloc'h fortunet er bet-màn
Ha memeus ar vertuusa.

## FABL 110.

### *Al Louarn hac al Leopard.*

Al lonarn hac al leopard,
Pep-hini anez dre e art
O tisput ho daon assamblas
Var ho braviri, cnanteres.
Al leopard çals a venle
E groc'han, huel a zave
Palamour m'en devoa tarchn
Demeus a bep sort livajo,
Ar pez al lonarn n'aille qet
Demeus e hini lavaret,
En fesson ehet preferi
D'al leopard deus e hini.
Mèn anzao, emeàn, gnir ze
E c'heuz reson eus da goste :
En recompanç d'an traou-ze tont
E meus oun avantach varnout.
Pa deuan da gompren ennàn,
N'en dé qet deus ar biannan;
Da c'hqud eur speret marellet
Ha non pas eur c'horf peumellet.

*Sans moral.*

Guel eo eur speret excelant,
A ve fur, tranqil ha prudant
Evit n'en deo eur c'horf guisqet
A vraverio da voelet :
Alies ve displijadur
Gant ar sort-ze, faut bea fur.

---

## FABL III.

### *Ar C'hlanvour hac ar Mendeucin.*

Eun mendencin a c'houlenne
Digant e glanvour eun devoe
Penans e voa en em gavet.
Ar c'hlanvour en deus respontet :
Reduiset hòn, emezàn,
D'eun tomder excessif bremàn.
Qement-ze, emezàn, a blich dìn,
A respontas ar mendeucin.
An de varlerc'h o voe goullet
Penaus voa an nos tremenet.
Ar c'hlanvour en deus lavaret :
Eur yenien vras am eus bet.
Ze, emezàn, a so mad bras :
Ma c'houlen an drede gueach.
Ar c'hlan a lar e voa ximploc'h
Hac en devoa bet eur red coff.
Ar mendeucin a lavaras :
An dro-ze a gavan mad bras.

Abars eur peunat goude-ze,
E vignon a arru ive.
Diontàn eu deus goulennet
Hac en voa guel en em gavet.
Herve a lerer e zòn guel,
Cousgoude e c'han da vervel.

*Sans moral.*

Gleet eo demp lacqât hor peu
Da chasseal ar flatterien,
Non pas heza re amourous
O clevet caujeerien douç.

---

## FABL 112.

### *Ar C'hog hac ar Gluyar.*

Eun deu en devoa eu e dy
Eun ninver bras deus a gegi:
Eur gluyar en devoa prenet
Da larda gaote voe lacqeet.
Qer qent ma voelas ar c'hegi
Ar gompagnunes anezi,
E voe difesson saludet
Ha chasseet a dolio beg.
Y neuse voe afflijet bras,
P'en em voel reputet qeo goaz;
Mæs o veza lecqeet evez
N'en em c'hrent qet mad assambles,
Eus en em hilat ho goelas
Ha neuse eu em gonzolas.

Arruet ar pez a garo,
Emei, en em rezolvet hôo;
N'eo em dourmaotiñ qet buan
Pa en em hilont bo-uoan.

*Sans moral.*

Eon deo a ve fur ha parfet
A andur gaot patiantet
Gant estraojoorieo injurio,
Pa ve eutreze qerelo.

---

## FABL 113.

*Ar Glaouaër hac ar Fouler.*

Eun glaouaër, p'en deus qemeret
Eun ty en feurm, eo deus pedet
Ar fooler ma teoje ive
Gaotàn da loja d'an ty-ze.
Ar fouler, p'eo deus eutentet
Ar pez en devoa proposet :
Ze n'en dê qet deus ma affer,
Eo deus respootet ar fouler,
Eo eur lavaret evellen :
Rac ar pez am be leeqeet gueo,
Gant ar fumeżon eus da c'hlaou
E teufes da zuad ma zraou.

*Sans moral.*

Ar fableo-màn a zinifi
Cals a dud o deus coantiri,

Mæs ma ne geroat clascq an tu
D'ho c'haffero, o lacaï du.
Diouzimp ne zereout qet
Qement a so ebars er bed:
Ar pez a so da unan fall
A zere eus cals a re-all,
Dra ze qent qemer exempl vad
Guelomp hac ên so dereat.

## FABL 114.

*Al Logoden-dall, an Drez hac ar Poc'han.*

Al logoden-dall bac an drez
Ive ar plonjon assamblez
Eu em associ manific
Eu convers da qber trafic.
Al logoden-dall prontamant
Evit ze a brestas arc'hant
Da lacqât er gommunaute;
Au drez eur rob a zigasse;
Ar plonjon aour a gemeras.
Goude ar breparezon vras,
Oll er mor e c'hejout contant,
Martolodet ha batimant.
Eun tempest a arru qeu bras
Ar vatimant d'ar fouç a gas.
Goude coll tout, poan o deyoe
O elascq sauvetâd ho bue.
Goude ar c'holl bac an danjer,
Eo chomet aboe ar ploucher

En bord ar mor evit sellet,
Pegouls vo e aour distolet :
Al logoden en em disque
En nos, non pas james en de;
Gant aon rac e c'hreanzourian,
Ne gred qet a zevel e fann;
Hac an drez ive en em stag,
Pa dremen tud, eus ho dillat,
Evit goud hac hi a alfe
Anaout e roh var gein eur-re.

## FABL 115.

### *An daou Zen hac an Azen.*

Daou zen, eun dezert o tremen,
Var ho ent a geo eun azen;
Ma savas disput entreze
O elaseq goud da biou e vije.
Pep-hini 'né a zonch dezan
E voa deut ennes evitan,
E voa'r fortun a zigasse
An azen da bep-hini 'né.
Entre ma voaint gant ho debet,
An azen a ya eur pennat,
Hac evel ze a neubeudo
E c'ha quit hac ho lèz enno;
Ha pa zistrojont da zellet,
E chomjont ho daou zoezet :
Eur c'heun bras neuse ho devoa,
Pa voaint tremenet ep netra.

*Sans moral.*

Meur a hini a ve frustret
Deus eur vad a ve arruet
En defot gouzout e gemer
D'e implich evel ma cleer.

---

## FABL 116.

### *Ar Had hac ar Vaut.*

Eun had eun deves a voele
An tortu gorrec o vale,
A larras neusa meur a dra
Evit ober goap anezan :
E vlam hac en mimpris da vad
Ahalamour ma voa goustad.
An tortu, pa voa mimprizet,
En just eo en em gemeret.
Ne roas respont-all ebet
E ziffia d'ar redadec,
Gant fermete ha gant conrach.
Eben ive a acceptas,
Ha pa voaint ho daou accordet
D'an andret ma cleyent qerzet,
Al louarn a anvjont neuse
Evit hea juj entreze.
An tortu so prest partiet :
Ar c'had e deus pell gortoët,
Avantajet ar pez a garje
Abred e cave e vije.

Cepanant an tortu bepred,
Pa zalc'h a dosta d'an andret,
Dre ze o terc'hel contunu,
Gant ar born qenta e c'haru,
Hac ar bris en deus gouneet.
Gant ze ar had voe estonet,
Ma vilij e lezoreges
Ompinion e zalvoudeges.
Al louarn goap a gommançaa :
Avizet fall, a lavaras,
Discq enr vech-all pegement so
A zotis ebars e sonjo,
Ha pa vo ar poent mont d'ar par
En em servich eus da ziou-c'har.

*Sans moral.*

Dre ar had eo reprezanted
An dud a so fals avizet.
Evite da gavet gallond
E teuont re d'en em fiond;
E vent alies tremenet
Gant tud davalo ha gorrec :
Hac an tortu a represant
Enr speret gorrec, comprenant,
A gonzider a ziraug
En dud a voelont o caont fant,
Evit galloud dre finesse
Bea victorius var-nê.

## FABL 117.

*An Ours hac ar Goenan.*

An naon a chacheas da vad
An ours emés demeus ar c'hoad,
Pa voa o claseq eun dra buan;
E qeo coloenno goenan
Eo ent; ma commanças nense
Da lipat ar mel en dro dé.
Eur voenaoen a apercevas
E acouaro dean a bicqas :
Ar goenan-all a voa cousqet,
Hi e-unan a rê ar c'het.
Goude qement-ze e lesas
An ours eo eur mortel atach.
Er goloen d'en em repui
An ours a zonjas e zerri,
Ma c'himajin bea tennet
Reson d'an injur recevet;
Mæs neusé tout en eun istant
An oll goenan-all prootamant
A zorti assambles da vad
Hac en picqent betec ar goad,
Ho-unan vit en em venji
Pa eo dévoa torret ho zy.
Qement a ell an ours ober,
Er violanç eus e zouler,
E voa ar buanna mont qitt,
Eo e voa ar guellá profit.

Mèn so miserabl, emezàn,
Caus ma-unan da gement-màn :
Guelloc'h vije dìn bea bed
Eur picor bian anduret
Hep hea bet qen dinator,
Ha lipat mel gant plijadur
Evit oe voa bea cauzet
An drong en deus ar guenan gred.
Pa sonjen venji ha facha
Din ma-unan e bed goassa.

## FABL 118.

### *Al Louarn hac e Compagnunes.*

AL louaro a voa tapet tost;
Er filet e chommas e lost.
Gant ar re-all oac en ho zoez
Ne grede mont, o cavet mez.
A la fin e qeo e reson
Ha gred e resolution
Da rei da gredi d'ar re-all
E voa ho lost eun defaut fall,
Hac e cleyent quitâd anê :
Neose, dre voyen qemeot-ze,
E zefaut vije goloet,
Gant ar general engallet.
Ho assambli ra tro var dro
Hac e tisqeas ho losto :
N'ho c'hava nac honest na coant,
Er c'hontrel traou emporneant

Dre ze e roë avis sclêr
D'ho zroc'ha er c'henta amzer.
Mæs unan bennac eus anê
A lavaras dezàn nense :
Ne pije qet conseillet, mest,
Paneverdã da interest.

*Sans moral.*

Ma sell ar mechant, an trompler
E interest particulier,
D'e nessa pa roi avijo
Ne zeair qet dê profito.

---

## FABL 119.

*An Den coz.*

Eun den ancien, oajet mad,
En eur mane o troc'ha coat,
Var e choug gantan voa zammet :
Eur pennat an ent en deus gręd.
Dreist ordinal en devoa nec'h;
Sclaz hac accablet gant e vec'h.
E vemprou a voa scarnilet,
E groc'hen sec'het ha ridet,
Carget a uad hac a auvi,
Fall ha simplêt gant ar gozni.
Pa dol e vec'h var an douar,
Neuse e clemm hac e lavar,
O chaly var e oll souffranç,
Er maro e lacq esperanç,

Evel pa vije ensouet
Pelloc'h o veza var ar hed.
Mæs ar maro en eun istant
D'e zaou-lagat en em brezant.
Diontàn en deus goulennet :
Petra oc'h eus c'hoant a vé gred ?
En a respont gant cals a nec'h :
Sicour da ad gouren ma bec'h.

*Sans moral.*

An den ordinal en devé
Inclination d'ar vue,
Memeus en creis an anvio,
Er boan, en afflictiono.
Cousgoude alies dre glemm
Ar maro a zeblant goulen.
Evit qement-ze e car guel
Chom en bue evit mervel,
Ha miar roër dezàn da choas
Ne vo qet an aneqo-e voaz.

---

## FABL 120.

### *Ar C'heginer ha daou Scolaër.*

Daou scolaër en ty antreet,
Ar c'heginer voa occupet
Gant e afero domisticq.
Unan a laeras eur pez qig :
Ma ro anezàn d'eglle.
Ar c'heginer a santas ze,

En devoa deffaut a enn dra,
Ma c'houlen neuse digantàn
Hae int o devoa qemeret
Ar pez qig a gave maneqet.
An hini en devoa laeret
A doue gantàn ne voa qet,
Hae an hini gantàn ma voa
N'en devoa qemeret netra.
Ar c'heginer a anveas
Ho malis, hae a lavaras :
Ma zrompla a ellet patant
Er fesson-ze gant ho sermant;
Trompra Doue ne ellet qet,
A voel qement oc'h eus din gred.

*Sans moral.*

An dud a ell en meur a c'his
Golo ha coach ho c'holl maliç,
Aa trompla ho nessa ezet;
Evit Doue ne dromplfont qet.

---

## FABL 121.

*An Difiner.*

Eun difiner a lavare
Ho ehach d'ar re a dremene;
En em ambuz da laret tont
Qement a gleye arrnont.
Mæs en em gaont a ra eun dea
Hae en avertia evellen :

Al laëron so antreet prest
Ebars e ty dre ar prenest
Ho deus casset treo gante.
En gommançeas redec neuse.
Gant e eston, a greis redec,
E rancontr eun den en arret,
Pini deàn a lavaras :
O! mestr an difinerien vras,
Te en em vel da lavaret
Ar pez a ve bed tremenet
En ty an eil hac egile,
Na ne ouzout qet evit ze
An treo a ve græt a fall
E ty da-unan gant re-all.

*Sans moral.*

Disqet eo demp dre ar fablen
Cals a dud a laca ho fenn
Gant ar re-all d'en em vêli
D'hó c'hourlja hac istrul,
Hac alies ne ellont qet
Mont dre ar lec'h ma zeo gleet :
Reï an ent gnella d'ar re-all
Ha qemeret an hini fall.

---

## FABL 122.

*Ar Paün hac al Lapoucet.*

Al lapoucet voa assamblet
Ma vije eur roüe choaset.

Ar paün en devos credəne
Dre e blun caout ar hreferane.
Pep-hini 'né dre gement-man
A gommanç rei moez varnezàn.
Mæz nnan prudant eus ho zoez,
Ive ens ar gompagnunes :
Mest, emeàn, roue pa vi,
Mar deu an egl d'hon attaqi,
Pa vide o ren eurunet
Penaus vomp ganet divoallet?

*Sans moral.*

Dre ar fabl-màn eo disqnelet
Enr gouarner, pa ve choazet,
Ne gleer qet demeus e vin,
Evit coaot na brao heza din.
Guelloc'h eo evit apparanç
Ar furnes, courach ha prudanç.

---

## FABL 123.

### *Ar C'higer hac ar C'hy.*

Eun c'higer chomet zoezet
Gant eur c'hy prest e voe laeret :
Divar ar banc, hep rei da c'houd,
E eas gantan çalçn ar maout.
Ar c'higer, pa voe distroet,
Ar c'hy a voelas o vonet
Hac e commançaз da grial :
Laer, mèn aupecho eur vech-all

Amzer ebet qen n'a pezo
Da laeres din-me calono.
Ne gollan qet gant cahonach
Mæs rei a res din davantach.

*Sans moral.*

Ober a ra demp eun tam mez
O veza seul tromplet eur vech:
Qement-se ve caos alies
Ma lecqeomp guelloc'h evez.
Dre za enr c'holl hep bea bras
A'espern demp eun-all cals goaz.

---

FABL 124.

*An Egl hac an Escarbot.*

Eun bad gant an egl pourcivet
En ty'n escarbot sanveteed,
Pehini mad e recevas.
An egl en grac a znplias,
Pa voa qemeret en e dy,
Ne raje droug ebet dezi,
Evitàn da vea dister;
E c'houl dre'n doue Jnpiter.
An egl, o vea erellet,
Eun tol asqel en dens roët
Evit c'houcha an escarbot.
Neuse e c'havanças araug
Var ar bad, ac e difframmas
Ha buan avoalc'h e debas.

An escarbot nense, fachet,
Var lerc'h an egl a zo nijet
Da c'houd pelec'h e voa e nez.
Evel m'en dens gallet goud rez,
N'en dê qet maneqet d'e ardo :
E torras tout e oll voyo.
An egl neuse, injuriet
Dre an tor a voa dezân gred,
E nez cals buelloc'h a ra :
Egile den enr memeus tra.
Ne voye petra da ober.
Ma nijeas bete Jupiter ;
( Dre ordinal e lavaret
Eo dezân lapoue dediet. )
Ma laca e voyo neuse
Var benno daoulin e zone,
Eus ho recommandi dezân
Da zivoal anê evitân.
An escarbot a ra neuse
Eur pilul teil ha nich ive
Da gaout Jupiter nep trubuil,
Ma tol- anê en e c'hrubuil.
Jupiter neuse a zavas ;
An traou udur-ze a hijeas.
En oyo 'n egl ne zonje qet,
Da guéa en deus-e lezet.
Avertiszet voe Jupiter
Penaus e voa bet an affer ;
An escarbot en devoa gred
D'en em venji demeus an egl
Ne raje deus aneân van,
Var digare ma voa bian,

Memeus en ano Jupiter,
Abalamour ma voe dister.
D'an egl neuse e voe laret
An escarbot en devoa gred
Hac en devoa bed jujet just
D'e dreti en eur fesson rust.
Evit qement-se ne c'hoante qet
E vije collet raç an egl.
Clasçq ho c'haccordi a voe gred;
Mæs an escarbot ne c'houl qet :
Ar pez a lecqes Jupiter
Da lacqat an egl da ober
E nez en amser a so prob
Ne voeler qet an escarbot.

*Sans moral.*

Dre ar fabl-màn eo disqueet
Mimpriza den ne gleer qet.
Gant amzer e c'hell pep-hini
Caout ar voyen d'en em venji;
Evitàn da vea bian
E teui a ben, mar laca poan.

---

## FABL 125.

*Assamble bras ar Razet.*

Eun deves e voa ar razet
Da ziliberi assamblet
Dre be zort moyen caout ar c'hras
D'en em dilivra eus ar c'haz.

Cals a lavar ho zantimant,
A zonch meur a expediant,
Er fin an hinin a henor
A zavas demeus e c'hador.
Gant an oll eloqanç razet
E discaur e deus aranjet :
Autrone, ma muya caret,
Caout a ran bremàn ar secret
Hep mancq ebet d'hon prezervi
Demeus ar c'haz, hon inimi :
Laret a ran e meus cavet,
Goude eur soign vras implijet,
Hac e roan avis dec'h tout
Staga'r grizillon eus e c'houg,
Evit, p'er c'hlefomp o tonet,
Ma c'halfomp mont quit ha redec.
An avis a voe cavet mad,
Exceptet unan dilicat.
Silanç e deveus impozet :
Autrone, e deus lavaret,
Avouvi a ràn e zen mad,
En affero deus a etat,
Interest ar rouanteles,
Conseillo mad gred gant furnes;
Mæs araug heuil an avizio
O c'hober ha nin a allo?
Avouvi a ran pen-da-ben
Avis an hini ancien;
Mæs piou a vo ardi ha bras
Da staga grizillon ar c'haz?
Evidòn-mèn am boa ar c'hiz
Deus an armu, èm yaouancqiz,

Ha cousgoude ne gredan qet
Ober ar pez a leveret.
Ma c'haze neuse en e flaç.
An assamble a gomanças
Pep-hini d'en em escuzi :
D'e staga n'en daje hini.
Evel-se int dispartiet
Hep resolution ebet.

*Sans moral.*

Alies avoale'h e qever
Conseillerien var enn affer ;
Gant neubeutoc'h evit netra
A deuio a ben a bep tra,
D'an importanta affero,
Principalamant p'ho devo
Ho 'c'hoff troet da enn doll vad
Hac en qichen an tan ho zroad.



# Taulen

## deus ar Fablou.

Fin eus an Daulen.

